# TAOLENN

*Pep gwir miret strizh*

# MERC'HED BREST

gant F. R. A.

Eürus ar merc'hed savet e Brest dindan ar glav war gafe tomm ha bara kras, rak n'eus tu ebet ken da lavarout muioc'h a zroug diwar o fenn. Divalav int, difeson, divergont, fougeüs, hegasus, heugus, komerezed, teodoù fall, kement ha kement a zo bet lavaret ma chomont bremañ diseblant, ha tost da grediñ n'eus ket par dezho er bed a-bezh. Ha n'eus ket, evel just. N'eo ket e vijent, marteze, skouerioù a basianted. Ne vint ket lakaet da santezed evel Anna-Mari baour eus an Itali a selle dousik ouzh he gwaz a oa o teurel ar chaodourenn hag ar skudelloù dre ar prenestr, un noz. Ur Jani a anavezan he dije taolet he gwaz dezhi war-lerc'h ar chaodourenn, aes a-walc'h, met n'he doa ket ezhomm d'hen ober o vezañ ma chome da bep taol mestrez war an dachenn, keit ha ma tiskenne an den skuizh ha sioul evit mont da gaout e vamm en he zi war an tu all d'an hent. « Ha peur ez aio da vamm da vouzañ e ti da vamm-gozh ? » a c'houlenne Jani. Nann, n'int ket skouerioù.

Soñj am eus eus hounnezh vras a oa deuet en he gloar da gontañ deomp er skol e Brest penaos e ranker da vevañ, ivez, hag e welan c'hoazh he fri hir dismegañsus. Eviti kennebeut ne oa ket hor mammoù skouerioù a basianted, na skouerioù a

netra, loudourenned e oant, setu. « Em bro-me, » emezi. Nec'het e oa ganeomp holl, hag ez eas kuit gant he fri war-zu he bro, hag a oa, dre chañs, bro an dud ha na walc'hont morse o skalierioù — evit ar peurrest, n'em eus ket gwelet. Loudourenned, ya 'ta — ha diouzhtu pa 'z eus un tammig heol dindan ar c'houmoul, setu ar gweleoù er-maez, red-avel en ti, sailhadoù dour e pep lec'h, ha dao d'ar poull, gant ur samm pounner, betek gortoz unan eus ar barradoù « a-raok ar glav » a raio poulloù pri eus pep hentig kamm tro-dro da gêr, ha botoù lous war al leur nevez gwalc'het ; — kalon a vije ret da gaout, evit chom laouen.

Lavaret e vez e Brest eo ret badeziñ an dilhadoù nevez, ha kaer 'zo diwall, dilhadoù nevez a zo badezet gant glav kêr un deiz pe zeiz — an dilhadoù-se hag a zo trabas kentañ merc'hed Brest. Ur Vrestadez, sañset, a laka pep tra war he c'hein, evel ma lavarer, ha bremañ, hep danvez, ha bremaik hep neud, arabat krediñ ne vo ket a vurzhudoù, rak burzhudoù a vo, hag a vo badezet. Etre klask hag ober, etre aozañ ha kas da benn, etre dresañ, takonañ, ijinañ dilhadoù nevez ha nevesaet, e kouezh ar mintin 'barzh an noz, ha ne chom ket kalz amzer evit ar gegin. Keginañ a zo un trubuilh bras, dreistholl bremañ. Gwechall e oa aesoc'h, ar banne kafe, bara hag amanenn, hag echu. Evit ar sul, un tamm rost bennak gant avaloù-douar e forn ar baraer. Arabat goulenn e vije graet gwestell ha kouignoù (peogwir e vijent kavet er stalioù, fonnus ha prest) : fars, setu, fars forn, fars pillig, kig ha fars — siouazh deomp — fars a ouzont ober, gant ur « c'hatkar » bennak. Keginañ evit keginañ, gouez



d'ar Vrestadez, a zo ur c'holl amzer. Ur vrozh a bad, un tog a bad, daoust hag e pad un dartezenn avaloù war an daol, daoust hag e talv ar boan ?

Traoù padus, evel ma welit, a blij dezho, traoù fetis, o dilhad, hag un ti — un ti da skouer, bihan ha divalav, ma kirit, met un ti a zo paeet tamm-ha-tamm, gant kalz a boan hag a strishadurioù, unan eus an tiez simant a welit er-maez a gêr hag a voug ac'hanoc'h, boestoù diijin ma 'z int, boestoù da serriñ an dud, tra ken.

Hag e soñjer en ur sellout outo nag a vuhezioù strizh ha dister a zo mouget enno, nag a enoe, nag a vihander... Hag e fazier. Strizh, dister, enoeüs, bihan, ya, ma kirit, ha c'hoazh n'eo ket echu. Lavarit ivez disfizius, c'hwerv. Ha koulskoude...

Merc'hed Brest, evel o gwazed, evel Brest, n'eo ket bet krouet evito ar vuhez sioul a renont, — a renent kentoc'h. Merc'hed Brest a zo bet krouet evit kaout dousennadoù bugale war ur gompezenn ec'hon ha digenvez, hag ober burzhudoù. Kezeglabour int, hag a zo bet lakaet da vevañ war o leve kalz a-raok o amzer, piv en o lec'h ne vije ket beuzet er c'hwervoni ? Merc'hed Brest, dizaon dindan an oabl o kouezhañ, — evel ma'z eo kouezhet re alies war o c'hein — a zo gouenn ar merc'hed brokus ha pinvidik, a oar reiñ buan ha prim, kement tra o deus d'ar re a garont, gant ma ne vo ket lavaret Bennozh Doue dezho, gant ma ne vo ket klasket teneraat anezho, gant ma c'hellint krediñ e chomont stag dre gaer ha n'eo ket dre heg.

*Prezegenn graet e Roazhon-Breizh*
*d'ar 17 a viz Here 1942.*

# WAR LESTR-HUD AR VARZHONIEZH

gant ARZEL EVEN

Gwechall-gozh e Keltia e oa ar varzhed doujet-bras, hag an uhelidi zoken a oa rouez dezho bezañ diseven en o c'heñver. Rak un doare dial a oa e dalc'h ar varzhed : sevel a-enep o enebourion *flemmganoù* a lakae un aon iskis da gregiñ enno. Diaes eo dimp empennañ e veze hon tadoù ken kizidik ouzh al luerezh ma plege an dud uhel dirak ar re gouest da ober goap outo, e-lec'h o c'hastizañ nemetken. Kement-se avat a zeu sklaer-meurbet pa gomprener ne oa ket ar flemmgan ur c'han flemmus hepken, hogen ur c'han-strobinell a lakae « *chadennoù-hud* » evel ma lavare Iwerzhoniz, war ar re ma oa graet en o enep.

Setu end-eeun pehini e oa kefridi ar barzh er c'hevredigezhioù kozh ha gant ar pobloù damouez : un hudour eo. Dre-holl ha bewech, pa sellomp ouzh dihun ar varzhoniezh e spered mabden, e welomp anezhi hag an hudouriezh strollet-start an eil gant eben, hag an den e bugeliezh ar sevenadur, an den tost c'hoazh ouzh ene an Hollved, oc'h ober gant ar varzhoniezh evel alc'houez ar bed kuzh. Ar ger latin « carmen » a dalv kement ha « gwerz » ha « strobinell » war un dro (1). Ha gant ar pobloù gouez pe zamouez e weler ar varzhoniezh o tiwanañ da gentañ-holl evel pedennoù-hud. Barzhonegoù-strobinell evit pakañ ar gouezaj, evit likaouañ ur plac'h, evit terriñ galloud un enebour : hudouriezh atav. Ur goulenn a vez graet alies, a zeu da vestroniañ spered ar goulenner, a zo naturel dezhañ kemer ur mentadur, ul lusk a zo orin ar varzhoniezh (ne lavaran ket e vefe an orin nemetañ, hogen unan eo, ha marteze an hini pennañ). Ha, diwar eskemm, adlavarout ar bedenn ventet a deog ar spered, a laka ar meiz da gousket, hag a zivorfil en diwezh rann donañ ha kevrinusañ an den : an Amemskiant, an « ostiziad dianav », morgousket peurliesañ en hor c'hreiz, kabestret ma'z eo gant ar poell hag harzet outi a vont war-c'horre. Hi eo, hervez ar Re Zeskoniet, a zarempred rag-eeun ar bed etre, na danvez na spered, hogen oc'h ober al liamm kenetrezo : ne deo ket hepken e anavezout a ra, bez' e c'hell ivez pouezañ warnañ ha derc'hel anezhañ dindan he galloud, en doare m'eo ret dishualañ an amemskiant evit seveniñ pep oberenn-hud. Ha setu ar varzhoniezh, merc'h an hudouriezh, o c'henel he mamm adarre.

Ha bremañ ? Bremañ ne gredomp mui en hudouriezh (met daoust hag emañ ar gwir ganimp penn-da-benn ?). Ne reomp mui a flemmganoù nag a bedennoù-hud. Hogen un doare hudouriezh a zo

(1) Ar ger keltiek *kantalon* a oa dezhañ, gwirheñvel awalc'h, an hevelep sterioù. Pa gavomp enskrivadurioù e-giz-se : *Ikkavos Oppianiknos ieuru Brigindoni sosin kantalon* (Ikkavos mab Oppianos, em eus graet da Vrigindu ar c'h-*kantalon*-se) daoust hag-eñ ne vefe ket roud un oberenn-hud bennak ? Ur vartezeadenn din-me n'eo ken.

manet hag a vano bepred en hor metou : ar varzhoniezh an hini eo. Chomet eo ar varzhoniezh evel un doare da zihunañ an amemskiant. Ar barzh, — ar barzh gwirion, a lavaran, — a selaou ouzh mouezh e endonañ, — e « galon » a lavar-eñ peurliesañ, — ha tizhout a ra hini al lenner, en ur lakaat « chadennoù-hud » warnañ.

*Em c'halon rannet 'm eus kavet*
*An Alc'houez ken ha ken klasket,*
*Alc'houez diwelus ar C'hevrin...*

(X. de Langlais)

Tuioù all a zo da zihunañ, da zigabestrañ an amemskiant : an teogerezh a zo unan. Danvezioù 'zo a c'hell ivez hen ober. Ha klevet hoc'h eus anv eus ar « *peyotl* » ? Un doare kaktus eo, o kreskiñ e gouelec'hioù Bro-Veksiko. Neb a zebr anezho a gouezh warnañ un alfo iskis : kemmesket eo e skiantoù dezhañ, ha ma c'hoarier sonerezh dirazañ, endra ma klev e wel livioù o tisplegañ dirak e zaoulagad ur wir gensonadeg-wel, pep liv o klotañ atav gant an hevelep notenn. Rak ar peyotl a zihun galloudezhioù donañ ha kevrinusañ ar spered ; e-lec'h ma'z a an holl santadurioù da gejañ. An amemskiant a oar diarvar ar pezh o deus ar ouizieion lakaet kantvedoù evit dizoleiñ : n'eo en diwezh pep santadur nemet gwagennoù hiroc'h pe verroc'h, a santomp e doareoù disheñvel dre ma stokont ennomp benvegennoù disheñvel o stummadur. Er c'heñver-se eo touellus bed ar ouiziegezh, p'emañ diazezet war des-



teni skiantoù mabden, bihan o niver ha dister o galloud (1).

Ar varzhoniezh, en enep, a dizh, — gwechoù 'zo da nebeutañ, — gwir natur ar bed. Rak ar barzh a zo evel un den en dije debret peyotl : dichadennaouet e amemskiant, ez a betek gwir anien an traoù. Evitañ ivez n'eus mui a ziforc'h etre son, liv ha frond. Eus an dra-se o deus uzet ha re-uzet barzhed c'hallek diwezh an naontekvet kantved, a rae « *correspondances* » anezhañ :

*Les parfums, les couleurs et les sons se répondent.*

(Baudelaire)

*Et l'éveil jaune et bleu des phosphores chanteurs*

(Rimbaud)

Kavout a rafed ivez skouerioù puilh en hor barzhoniezh a-vremañ :

*Ur Serafin o skuilhañ greun ar frondoù glizin*

(Maodez Glanndour)

*Bepred e-kan an heol e don ar c'hoad*
*Bepred e kan ur sterenn war e lerc'h*

(Roparz Hemon)

(1) An hini a skriv al linennoù-mañ a zo bevoniour a vicher. Se a lavaran evit ar re a gavfe dezho e komzan diwar fouge ha dismegañs ouzh ar ouiziegezh.

Emeur o paouez embann ul levrig bourrus da lenn o tennañ mui pe vui d'ar gudenn-se (*Si le monde n'était pas ce qu'il est* gant L. Marcellin).

*Danvez prizius ar pedennoù*
*a gelc'h an ograou gant ur skeud treuzwelus...*

(Kerverzioù)

*N'eus ken a gomzoù skañv frondus, diaskellet*

(Meavenn)

N'emañ ket ar varzhoniezh a-bezh e se, anat ; pe ahendall e trofe buan d'ur choari « piv an ijinusañ ». Ur skouer eo avat eus ar pezh a gav din eo gwir natur ar varzhoniezh : dihunerez an amemskiant hag he yezh war un dro, moned rag-eeun trema endonañ ar bed. Eno emañ an diforc'h etrezi hag ar ouiziegezh : « tu all » ar bed a ziskouez dimp, un tu gwiroc'h marteze eget an « tu-mañ » diskuliet gant ar ouiziegezh, diazezet war hor skiantoù brell. Hogen ne c'hell ket an amemskiant komz an hevelep yezh hag ar meiz, ha koulskoude eo ret dezhi bout komprenet. Ober a ra gant ur yezh dezhi hec'h-unan : an arouez. An Arouez a dalv an Dra, a lavar an hudouriezh. Ret eo d'ar barzh ivez ober gant gerioù ispisial, pe dre ma klot gwelloc'h o sonerezh gant e venozioù, pe dre n'int ket bet re saotret gant an ampled pemdeziek. Arabat enta rebech d'ar varzhoniezh ober gant gerioù divoaz hag iskis, ijinet zoken. Ur fazi reuzus e vefe krediñ e c'hellfed ober barzhonegoù gant gerioù boutin nemetken, n'eus ket enno an hevelep galloud-hud hag e gerioù nebeutoc'h implijet.

Tizhout « tu all » ar bed, ar « pevare ment », dre zivorediñ « tu all » hor bezoud, setu enta ar pal. Hoalet on bet atav gant ar varzhoneg « *Listrinoz* » dre ma santen e tisplege va menoz gwelloc'h eget ma rafen (d'an oberour d'am digareziñ ma treuzkomprenan !) ; ha diwar-se em eus roet e anv d'ar pennad-mañ. Gant an daou boz-se dreist-holl on boemet :

*Hag e kanont ar c'hevrin kent*
*A gavas paotred war o hent*
*Etrezek pennoù skorn ar bed*
*Ha na glevas mui den ebet.*

*Ha c'hwek, e palez boull an aer,*
*An tonioù izel, tanav, taer*
*Na glevo biken spered den :*
*« Un dra 'zo bet ha na vo ken,*
*Un dra n'eo ket ha na vo ket »*
*Danevell drant nep bro, nepred.*

Ar varzhoniezh eo al lestr-hud hor c'has davet penn pellañ hon emskiant, er-maez eus an amzer hag an ec'honder, da glevout « an tonioù na glevo biken spered den », rak ar spered, ar poell, ma chom e-unan, ma ne venn ket en em reiñ da gousket, ne dizho morse ar riblennoù marzhus, na vint stoket nemet gant al lestr « *hep roeñv, na gwern, na gouel ebet* ».

Ha taolet hoc'h eus pled war ar perzh dalc'het gant ar re foll hag ar vugale el lennegezhioù keltiek, da skouer e c'hoariva T. Malmanche ha R. Hemon, a zo marteze ar pep keltiekañ eus hol lennegezh ? Salaun, Fant, Del, Lola a zo digor o daoulagad dezho war ur bed all diwelus d'ar re yac'h o empenn « *Lola a sell, hag a wel, hag a oar* ». Digabestret

eo o amemskiant gant kleñved o foell. Emañ o ene evel

*... ur c'haer a levr*
*a weler ennañ an neñv hag ar mor*
*ha kement labous ha kement fleurenn...*

Lenn a reont en traoù a chom mut ha yen evit ar re all, evel Del o lenn en he levr burzhudus. Kemend-all evit ar vugale, dieub c'hoazh o amemskiant ha gwerc'h o ene ne deo ket chadennet gant ar poell. Ar bugelig a wel Roue ar Bed dindan truilhoù ar c'hlasker-bara ; ar vamm n'e wel ket. Pep bugel, a-raok dezhañ bezañ troc'het e eskell gant an deskadurezh, a zo ur barzh hag hen diskouez a ra meur a wech en e zoare santout ha displegañ ; tostoc'h eo e ene ouzh ene ar bed eget hon hini.

Dreistelezh ar barzh war an dud all eo end-eeun, evitañ da chom yac'h a spered, e oar pa fell dezhañ, — pe d'an awen, — lakaat e boell da gousket ha lezel da gomz ar pezh a anver peurliesañ e galon hag a zo e amemskiant e gwirionez. Ha c'hoazh ! Meur a varzh, ha naren eus ar re zisterañ, o deus paeet gant koll o skiant-vat ar c'hoant terriñ bevennoù o bezoud, hag ar bed all o deus kredet gweladenniñ en deus annezet en o spered da viken ; Nietzsche, Edgar Poe dreist-holl, a zo unan eus ar re a zo aet an donañ e-barzh ar « c'hevrin kent ». Dleour eo a se moarvat, — bezet droug gant an dirwestourion, — d'an alkool hag a zo ivez a-wechoù un tu da zihunañ ar galloudezhioù kuzh ha nann hepken an « euzhvarmouz hudur ha gwadsec'hedik » morgousket e kalon an den, ha skeudennet gant Stevenson dre arouez evaj an Doktor Jekyll.



An « ostiziad dianav » a zo anezhañ un ostiziad diseven na c'hortoz nemet an dro da drec'hiñ an ostiz ha d'e lakaat e-maez e di, un « *Horla* » kuzhet e pep hini ha n'eo ket bet degaset a Vrazil war ul lestr-kenwerzh. An hudourion ivez a baee ker a-wechoù gweledigezh ar bed kuzh : tud « dalc'het gant an diaoul » a veze graet anezho, daoust ne oa ket dishenvel-bras o doare, dre an natur, diouzh hini Maupassant pe Nietzsche.

Ar varzhoniezh a amprest peurliesañ ur stumm mentaduret ha sonerezhel, rak gant se e komz ouzh ar galon ; ouzh an amemskiant, kentoc'h eget ouzh ar spered. Hogen ar gwerzennoù n'int ket atav barzhoniezh. N'eus forzh petra a c'hell bezañ lakaet e gwerzennoù, adal gourc'hemennoù Doue betek segredoù-keginerezh, hep dont da vezañ barzhoniezh. Techet eo ar C'hallaoued da gemmeskañ « gwerzaouriezh » ha « barzhoniezh ». Ar Romaned a oa ivez, peogwir o deus ijinet an euzhadenn anvet « barzhoniezh-kelenn », a voe prizet-kenañ e Bro-C'hall ivez un amzer a voe (« Emaon o labourat evit lakaat e sevenganoù istor Roma a-berzh »). An holl bobloù n'int ket war an hevelep pazenn e sell donezon ar varzhoniezh. Nebeutoc'h kriz eget an Ao. Dupouy, ne lavaran ket n'eus ket a varzhoniezh c'hallek ; hogen an estrañjourion, hag i o prizañ kalz ar gomzplaen gallek, a zo garv peurliesañ o barn a-zivout ar varzhoniezh c'hallek. Ret eo anzav n'eo ket gwallduet ar C'hallaoued d'ar varzhoniezh wirion. Ar yezh c'hallek hec'h-unan, hep pouez-mouezh koulz lavarout ha divouezh an dibennoù-gerioù enni, paour a-walc'h he geriadur ha peuzdic'hallus kreskiñ anezhañ, n'eo ket ur benveg dreist evit breoù-argu-

diñ an achanterezh barzhoniel. Re sklaer ha re boellek a spered eo ivez ar C'hallaoued evit lezel an endonañ da gomz kement ha m'eo ret : gant ar varzhed wellañ zoken e santer alies evezherezh ar meiz war an awen : splann an dra-se e Mallarmé ha Paul Valéry, a zo e-touez ar re o deus komprenet ar gwellañ perzh hudouriel ar varzhoniezh. Unan da vihanañ en deus en em roet holl d'e faltazi : Rimbaud, ar « bugel-Satan », daoust n'eo ket brav bepred an « tu all » a zizolo dimp. Rouesoc'h c'hoazh eo ar varzhed c'hallek kent an XIX$^{vet}$ kantved. Ret eo bezañ dall pe bout kollet skiant ar gened evit krediñ lakaat Corneille ha Racine e kemm gant Goethe ha Shakespeare, da skouer. O sioù o deus ar re-se, hogen ur varzhoniezh ramzel a zo enno ; oberennoù Racine ha Corneille, lipet ha peurvat o doare-skrivañ, a lez diseblant-kaer neb en deus tañvaet ar varzhoniezh germanek pe geltiek. Bez' e c'heller estlammiñ ouzh o ampartiz war korfadurouriezh ha gwiadennouriezh ar spered ; ne santer ket ouzh o lenn ar stokadenn-se, hogos kigel, a rae d'ar skrivagner gall Courteline lavarout « *An ijin eo ar pezh a zistag ganeoc'h un taol-troad en ho kof* ». N'heller ket ober anezho « kouvranted al lennegezh ».

Ganimp n'eo ket kemend-all. N'omp ket ni ur bobl boellek, a drugarez Doue, ha barrek omp da bignat war al lestr-hud hep en em c'houlenn da belec'h e kas ac'hanomp. Bez' ez eus bet tud e Breizh, ha bez' ez eus c'hoazh un torad anezho war vihanaat, oc'h ober barzhonegoù hep an disterañ tamm barzhoniezh enno, evel tud vat eus hon amzer a ginnig deoc'h ober koñfitur hep sukr na frouezh. Seul vantrusoc'h e oa m'eo ar brezhoneg ur yezh donezonet-



dispar evit ar varzhoniezh : pouez-mouezh kreñv ha sonerezhel, leunder ha liesseurtiezh an dibennoù, aes ober gerioù nevez hag o lakaat da heuliañ tanavañ plegoù an awen, gant ur c'henstrollad dispar a rakgerioù hag a c'hourfenngerioù. Ganet eo avat ar varzhoniezh vrezhonek gwirion, a laka da dalvezout an holl binvidigezhioù-se « *evit dasorc'hiñ hor c'hoant a Gened* » ; hogen n'int ket tost da vont da hesk. Deizioù kaer a vo c'hoazh evit ar varzhoniezh ma kendalc'h da vezañ ar pezh a dle bezañ : dishualerez donañ hor bezoud, dizoloerez gwir natur an Hollved, kuzhet ouzhimp gant breskter hor skiantoù kig. Hag ar varzhed, ar re wirion, a vo atav *veletes* anezho, doujet ha karet daoust na reont mui a flemmganoù.



2

# AOTROU MAER ZALAMEA

(El alcade de Zalamea)

pezh-c'hoari e tri arvest e gwerzennoù spagnolek gant
D. PEDRO CALDERON DE LA BARCA

Lakaet e brezoneg gant
YOUENN DREZEN

*Roll ar c'hoarierion*

AR ROUE FELIPE II,
DON LOPE DE FIGUEROA, mestr rejimant Bro-Flandrez,
DON ALVARO DE ATAIDE, kabiten,
UR SERJANT,
LA CHISPA, meni-kantinerez,
REBOLLEDO, soudard,
PEDRO CRESPO, labourer-douar, ha maer Zalamea,
JUAN, e vab,
ISABEL, e verc'h,
INES, keniterv Isabel,
UR SKRIVAGNER,
SOUDARDED, un TABOULINER, KOUERION, AMBROUGERION.

*An abadenn a dremen e kêr Zalamea, e rann-vro Estremadoura, Bro-Spagn.*



## ARVEST KENTAÑ

*Ur straed e kêr Zalamea, bourc'hadennadig labourerion-douar en Estremadoura, (Bro-Spagn) etre Madrid ha Bro-Bortugal.*

### *Diviz I*

*(Ar C'habiten, ar Serjant, soudarded.)*

AR C'HABITEN. — A 'ta ! Aotrounez soudarded, chervad a c'hellot kinnig din ; ne loc'himp ket ac'halen, hag amañ e vimp lojet, da c'hortoz ma vo erru don Lope gant ar soudarded a oa chomet e Llerena ; deut eo an urzh bremaik da bourchas pep tra ; ne day den da Guadalupe keit ha na vo en em gavet ar rejimant en e bezh, ha don Lope ivez ; evel-se, e vo tu deoc'h da ziskuizhañ e-pad un nebeut devezhioù.

REBOLLEDO. — Chervad a c'hellez goulenn, a dra sur !

HOLL. — Bevet hor c'habiten !

KABITEN. — Pourchaset eo bet al lojadeg : roet e vo ar bilhedoù gant ar c'homiser, d'an eil ha d'egile, hervez ar blouzenn verr. Serjant, ha diwallet ac'h eus ar bilhedoù a sell ouzhin ?

SERJANT. — Ya, aotrou !

KABITEN. — Ha pelec'h on lojet ?

SERJANT. — E ti ur c'houer, pinvidikañ den ar vourc'h. War am eus klevet, eo ivez lorc'husañ den ar bed ; muioc'h a fouge hag a rogoni a zo ouzh e heul eget ouzh heul ur pennhêr a Leon.

KABITEN. — Mont a ra ar seurt fouge diouzh ur c'houer pinvidik.

SERJANT. — An dud a lavar eo gwellañ ti ar vourc'h, aotrou ; hogen, ma lavarin ar wirionez, n'eo ket abalamour da se eo bet dibabet ganin evidout ; peogwir n'eus ket e Zalamea ker brav maouez, ne lavaran ket...

KABITEN. — Lavar !

SERJANT. — ... hag ur verc'h dezhañ !

KABITEN. — Evelkent ! evit dezhi bezañ brav ha c'hwezhet en he fluñv, ha muioc'h e vo eget ur vilenez, ur goueriadez gant treid ha daouarn divalav ?

SERJANT. — Piv en deus lavaret dit seurt tra ?

KABITEN. — N'eo ket gwir, genaoueg ?

SERJANT. — Penaos diduiñ gwelloc'h an amzer, — pa ne vez ket a garantez, evel just, met amzer vak da ziverrat, nemetken, — eget gant ur grokantez, na gav morse an tu da respont e poent hag en amzer ?

KABITEN. — Sell aze un dra, n'en deus plijet din biskoazh em buhez, zoken evit un tremen ; rak ur vaouez, ma n'eo ket koant ha neuziet-kaer, n'eo ket ur vaouez evidon.

SERJANT. — Feiz ! aotrou, evidon-me e vez, forzh pehini a 'n em ginnig din. Deomp di : rak, dre Zoue ! me 'zo va soñj kaout berr-amzer ganti.

KABITEN. — Ha fellout a ra dit gouzout gant piv ac'hanomp hon-daou emañ ar gaoz eeun ? An neb a zoug ur plac'h koant en e galon, a lavar, pa wel e vuiañ-karet : « Hounnezh eo va mestrez ! » ha nann : « Sell aze va flac'h-saout ! » Hogen, ma anver mestrez an hini a garer, ober itron eus ur vilenez a vefe dismegañs.

SERJANT. — Gourc'hemennoù ! En em ziskouez a ra er prenestr, gant he c'heniterv Inés.

KABITEN (*bamet-mik*). — Doue ra viro ! hiziv, er



reter kenedus, e sav, evit an eil gwech, an heol kurunennet a ziamantoù ! Skediñ a ra ar mintin en abardaez !

*Diviz II*

(*Porzh-diabarzh ti Pedro Crespo. Ur c'harrdi. E penn-laez al leurenn, ur voger dilh gant ur bratellwini stag outi. War an tu dehou, eil hed-gwel, dor war ar straed, hag er c'hentañ hed-gwel, dor all da vont d'ar c'hambroù. Un nor ivez en eil hed-gwel, da vont d'an diri diavaez a gas d'ar solier uheloc'h. Er c'hentañ hed-gwel, a-gleiz, un daol ha skebell.*)

*Diviz III*

(*Isabel hag Inés dirak ur prenestr. Er straed ar C'habiten, o vont hag o tont, evel o c'hedal*).

INES. — En em laka ouzh ar prenestr-mañ, keniterv ; evel-se, Doue da viro ! e weli ar soudarded a zo o tont er vourc'h !

ISABEL. — Inés, na c'houlenn ket diganin en em lakaat dirak ar prenestr, p'emañ an den-se war ar straed ; rak, gouzout a rez, ken nemet ar gweled anezhañ eno a zo un dismegañs evidon.

INES. — Ur pal gwall-uhel en deus en em roet, d'az servijout ha d'ober dit al lez !

ISABEL. — N'on ket eürusoc'h evit-se.

INES. — D'am meno, n'emaout ket mat oc'h ober van gant ken nebeut a dra.

ISABEL. — Hama ! Petra am befe d'ober ?

INES. — C'hoarzhin goap.

ISABEL. — C'hoarzhin goap d'an doñjer ? (*Serriñ a ra ar prenestr, chifet*).

Ines (*dezhi hec'h-unan*). — Aotrou marc'heger baleer, mirer ar gizioù kozh, ne vo ket aes ho striv.

*Diviz IV*

***Pedro Crespo, o tont dre an tu dehou, ha Juan war e lerc'h.***

Crespo (*dezhañ e-unan*). — En em gavet dre zegouezh !... N'on evit dont em straed pe vont kuit, hep na welin ar c'hrak-aotrou-se o vale amañ.

Juan (*dezhañ e-unan*). — Ha tonket eo din, bep tro ma tegouezhin, kavout an tasmant-se e-tal va dor, goloet e zremm gant e dog, ha maneget ?

Crespo (*dezhañ e-unan*). — Hennezh a zo ur menoz bennak en e benn. Me avat, a sanko dezhañ en e ler, ken na dermo.

Juan (*dezhañ e-unan*). — Un deiz bennak ez ay droug ennon. (*D'e dad*) Oc'h ober un dro oc'h bet, aotrou ?

Crespo. — Ya ! el leurioù. Aet on, goude kreisteiz, da welout an eost ; ha ker brav eo ar bernioù ed hag an endrammoù, ma c'hellfent bezañ kemeret a-bell evit meneziouù aour, hag aour ar fetisañ, ouzhpenn. Eno, ar forc'h tribiziek, e-keit ma c'hwezh flourik an avel warno, a laka en un tu ar greun, hag ar plouz en tu all ; rak eno ivez ar pep izelañ a ro an dorn d'ar pep talvoudusañ. Plijet gant Doue ma c'hellin dastum plouz ha greun er grignoloù a-raok ma teuy ar glav d'o sammañ kuit pe ur barr-avel d'o freuzhañ.

Ha te, penaos eo bet kont ganit ?

Juan. — N'ouzon dare penaos hen anzav ouzhit, hep ma taeri. Daou daol polotenn am eus c'hoariet, goude kreisteiz, hag o c'hollet, o-daou.

Crespo. — N'eus ket a zroug, ma 'c'h eus paeet.

Juan. — Paeañ n'am eus ket graet ; n'oa ket gwenneion a-walc'h ganin ; ha deut e oan da c'houlenn diganit, aotrou...

Crespo. — Neuze, selaou, a-raok komz hiroc'h ! Arabat dit ober morse daou dra a zo : kinnig ar pezh a ouzout n'out ket gouest da ober, ha c'hoari dreist da c'halloud ; rak ma tegouezh ganit chom berr da baeañ, da enor, eñ, ne chomo ket berr gant e rebechoù.

Juan. — An ali a denn dit. Ha kement ha diskouez ar bri a zougan dezhañ, e paein ac'hanout gant unan all : Ez puhez, arabat dit reiñ un ali d'an neb a zo berr gant e wenneion.

Crespo (*o c'hoarzhin*). — Brav eo deut da respont !

*Diviz V*

*(Crespo, Juan, ar Serjant, gant ur valetenn, en tu dehou).*

Serjant. — Amañ, 'm eus aon, emañ o chom Pedro Crespo. (*Distreiñ a ra e benn*).

Crespo. — D'ober hoc'h eus gantañ ?

Serjant. — Degas a ran d'e di dilhadoù Don Alvaro de Ataide, kabiten ar gompagnunezh a lojo fenozh e Zalamea.

Crespo. — Na gomzit ket hiroc'h ! Mat eo ! Rak e servij Doue hag ar Roue en e gabitened emañ va zi ha va stal. Hag, e-keit ma vior oc'h aozañ e gambr, lakait an dilhadoù du-se...

(*Mont a ra ar Serjant, a gleiz betek an ti, ha dont a ra war e giz hep ar valetenn*).

CRESPO. — ... hag it da lavarout da Zon Alvaro de Ataide dont, pa blijo gantañ, d'en em lakaat amañ evel en e di.

SERJANT. — Ne zaleo ket da zont. (*Kuit ez a*).

*Diviz VI*

(*Crespo ha Juan*)

JUAN. — Pinvidik evel ma 'z out, ha plijout a ra dit ar seurt herberc'hioù ?

CRESPO. — Añ ! penaos tremen hepdo ha tennañ va digarez ?

JUAN. — En ur brenañ titloù-noblañs.

CRESPO. — Lavar din, war da vuhez, hag ez eus unan bennak, n'oufe ket ez eus ac'hanon, daoust a ouenn yac'h, un den bilen, un troc'her buzhug ? N'eus ket unan, anat. Petra eta a c'hounezfen-me o prenañ titloù-noblañs digant ar Roue, ma ne brenan ket ar gwad ? Ha lavaret e vo ez on gwelloc'h eget bremañ ?... 'Toue sur ! Diboell e vefe. Petra a vo lavaret neuze ? ez on nobl, abalamour da bemp pe c'hwec'h mil real ?... Argant eo an dra-se, ha n'eo ket enor eo : den ne bren an enor.

Mar karez, e roin dit ur skouer, daoust ma n' eo ket eus ar re uhelañ ! Moal eo bet penn un den e-pad mil bloaz, hag, a-benn neuze, e laka ur berukenn. Krediñ a ra dit n'eo ket mui moal evit e amezeion ? Nann ! ha lavarout a ra ar re-mañ, pa sellont outañ : « Brav-bras e toug Peanv e berukenn ! » Da betra eta e talvez e berukenn, daoust ma ne weler ket e benn disto, ma oar an holl eo moal an den ? Da



zistanañ e dammig mezh, ha da derriñ divadelezh an heol, ar skorn hag an avel, na muioc'h !

N'em eus ket ezhomm ur fals-enor, a zo e si der-c'hel ac'hanon stag ouzh an douar. Kouerion vilen eo bet va zud-kozh ha va zud ; kouerion vilen e vo va bugale... Galv da c'hoar ! (*O welout houmañ o 'n em ziskouez*) Dres a-walc'h, emañ o tont !

*Diviz VII*

(*Isabel, Inés, Crespo ha Juan*).

CRESPO. — Merc'h, emañ ar Roue, hon Aotrou, ra vo diwallet mil vloaz gant an Neñv ! o vont da Lisboa, rak e youl a zo bezañ kurunennet eno roue ar Portugal. Abalamour da se, ez eus war an hentoù bagadoù soudarded valc'h, gant ker bras digoroù-brezel, m'eo zoken degouezhet e Kastilha rejimant kozh Bro-Flandrez, en e benn un Don Lope, a lavar an holl ez eus anezhañ ur Meurzh spagnol. Hiziv, e teuio soudarded en ti-mañ, hag a bouez bras eo na vi ket gwelet ganto ; rak-se eta, merc'h, pign d'ar solier gant da geniterv, ha chom eno !

ISABEL. — D'az pediñ da reiñ din ar seurt aotre e teuen. Gouzout a ran e vefe ret din, mar chomfen amañ, selaou mil sotoni. Va c'heniterv ha me ne fiñvimp ket diouzh ar gambr aze, a-hed an deiz ; ha den ebet, nag an heol zoken, e glevo anv ac'hanomp.

CRESPO. — Doue r'ho miro !... Juanito, chom amañ, te ! Gra degemer da ostizidi ken uhel ; e-keit ma vin o kerc'hat peadra d'ober chervad dezho.

(*Mont a ra kuit*).

ISABEL. — Deomp, Inés !

INES. — Deomp, keniterv ! Mes un dra iskis e vije

bet din diwall ur vaouez, ha n'he dije ket karet en em ziwall hec'h-unan !

(*Sevel a ra Isabel hag Inés, dre an diri diavaez, da vont d'ar solier*).

*Diviz VIII*

(*Juan, ha neuze ar C'habiten hag ar Serjant, o tegouezhout dre an tu dehou*).

SERJANT. — Aman emañ an ti, aotrou !

KABITEN. — Ac'hanta ! degas din diouzhtu va holl zilhadoù diouzh ar sal-ward !

SERJANT (*e skouarn ar c'habiten*). — Dav din klask ar goueriadez da gentañ !

(*Mont a ra er-maez*).

JUAN. — Bezit deut mat en ti-mañ ! Bras eo ar chañs a zegasas ennañ un denjentil ken tonius ha ma welan ac'hanoc'h ! (*dezhañ e-unan*) Hennezh a zo fichet, avat ! Pebezh neuz kadarn ! Avi a ra din gwiskamant ar soudard !

KABITEN. — Trugarez deoc'h !

JUAN. — Ho tigarez, mar n'eo ket dereat pep tra ; karet en dije va zad e vije bet an ti-mañ un alkazar hiziv. Aet eo da gerc'hat deoc'h peadra da zebriñ. E youl a zo ober deoc'h chervad, ha mont a ran da lakaat prientiñ ho kambr.

KABITEN. — Trugarekaat a ran ho madelezh hag hoc'h aked.

JUAN. — Dalc'hmat e vin stouet e-harz ho treid.

(*Mont a ra*).



*Diviz IX*

(*Ar C'habiten hag ar Serjant, e penn-laez al leurenn*).

KABITEN. — Hag a-nevez, serjant ? Gwelet ac'h eus al labourerez-douar ?

SERJANT. — Bevet ar C'hrist ! Gant ar mennad-se, em eus furchet kegin ha kambroù, ha n'em eus gwelet na liv na roud anezhi.

KABITEN. — Moarvat e vo bet pellaet ac'han gant ar plouk kozh.

SERJANT. — Goulennet em eus war he lerc'h digant ur vatezh, ha respontet he deus houmañ din e oa dalc'het da labourat gant he zad en ur gambr uhel, gant difenn groñs da ziskenn : botoù berr-kenañ en deus an den !

KABITEN. — An holl grokanted a vag difiziañs, evel-se... M'her gwelfen dirak va daoulagad, ker buan all ne rafen van ebet outi. Hogen, peogwir, eeun-hag-eeun, eo bet kuzhet gant an hini kozh, c'hoant en deus roet din, bevet Doue ! d'he diskoachañ.

SERJANT. — Penaos e raimp, aotrou, evit diraez he repu hep tennañ evezh ?

KABITEN. — Va fal nemetañ a zo gwelout ar vaouez-se, ha ret din kavout an tu da vont betek enni.

SERJANT. — Marteze ne vo ket ijinet gwall-vat hon taolig-gwidre, evit he gwelout hiziv... Gant ma vo gwelet, n'eo ket gwir ?

KABITEN. — Klev, te, neuze !

SERJANT. — Lavar, petra eo ?

KABITEN. — Van a ri da... Nann, avat, rak emañ erru ar soudard-se...

(*Degouezhout a ra Rebolledo dre an tu dehou*).

KABITEN. — Hennezh a zo divorfil, ken n'eo ; hennezh a lakaio liv ar wirionez war va mennad.

*Diviz X*

(*An hevelep re, Rebolledo, La Chispa*).

REBOLLEDO (*o komz ouzh La Chispa*). — Gant ar soñj-se e teuan da gomz ouzh ar c'habiten, da welout ha chañs am bo ur wech bennak.

CHISPA. — Neuze, komz outañ e doare ma pliji dezhañ ; rak peadra 'zo gant da follentez ha da ziskianterezh !

REBOLLEDO. — Prest din lod eus da galon laosk !

CHISPA. — Kalz ha nebeut a c'hellfent prestout.

REBOLLEDO. — E-doug ma vin o komz gantañ, gortoz ac'hanon amañ.

(*Tostaat a ra ouzh ar c'habiten*).

REBOLLEDO. — Ur bedenn a zeuan d'ober dit.

KABITEN. — Kement ha ma c'hellin, e skoazellin, dre Zoue ! Rebolledo, rak plijout-dreist a ra din e spered lemm ha bliv.

SERJANT. — Ur soudard sonn anezhañ !

KABITEN. — Lavar, neuze ! petra 'm eus da reiñ dit ?

REBOLLEDO. — Kollet em eus kement gwenneg am eus, hag am eus bet, hag am eus da gaout, ha, ker gwir ha ma 'z on paour, e touan bremañ, dec'h, ha warc'hoazh, em eus ranket kaout digant an isletanant, un astennig gwenneion war va gopr...

KABITEN. — Lavar ! Petra a fell dit ?

REBOLLEDO. — Ma vin lakaet da verour war ar



c'hoari-bikblog ; rak me 'zo un den sammet gant dleadoù, hag evit troc'hañ berr, un den onest.

KABITEN. — Me 'lavar eo reizh, ha gouzout a ray an isletanant va youl.

CHISPA (*en he c'horn*). — Komz kaer a ra ar c'habiten outañ. Ne welit ket e vefe graet ac'hanon gant an holl maouezig ar bikblog ?

REBOLLEDO. — Ober a rin dezhañ ar gefridi.

KABITEN. — Selaou, a-raok mont. Fiziout a rankan ennout un dro-bleg emaon o nevez-kavout, evit en em ziluziañ.

REBOLLEDO. — Neuze, petra a c'hortozer ? Pezh a zaleer da c'houzout a zaleer d'ober.

KABITEN. — Selaou ac'hanon ! Me a fell din pignat d'ur gambr, da welout hag emañ enni ur vaouez, a skoach ouzhin hiziv.

REBOLLEDO. — Neuze, perak ne bignez ket di diouzhtu ?

KABITEN. — Ne fell ket din e vefe kavet an disterañ abeg ennon ; hag, evel-se, en ur ober van emaon o tabutal ganit, e kemeri digarez da dec'hout davet al laez, aze. Me, neuze, droug ennon, a denno va c'hleze ; te, strafuilhet ken na vi, a 'n em zibabo evit mont tre el lec'h ma skoach ouzhin ar vaouez emaon o klask.

REBOLLEDO. — Intentet-mat eo.

CHISPA (*en he c'horn*). — Feiz ! Komz a ra ar c'habiten gant Rebolledo e doare ma vin lesanvet, adalek hiziv, ar vikblogerez !

REBOLLEDO. — Bevet Doue ! roet eo bet (*o sevel e vouezh*) an astenn-gwenneion a c'houlennan, d'ul laer, d'ur yar ha d'ur fall-tra ! Ha bremañ, p'emañ un den onest ouzh hen goulenn, ne roer ket dezhañ !

CHISPA (*en he c'horn*). — Emañ adarre o 'n em lakaat droch.

KABITEN. — A 'ta ! Penaos e komzit ouzhin-me ?

REBOLLEDO. — Perak en em chalfen, p'emañ ar gwir ganin ?

KABITEN. — N'emañ ket, nag o komz ouzhin evel-se ; ha chañs hoc'h eus, pa c'houzañvan ho ton dizereat.

REBOLLEDO. — Va c'habiten oc'h ; setu perak, end-eeun, e tavin ; nemet dre Zoue ! m'am bije bet ur vazh em dorn...

KABITEN. — Petra ez pije graet din ?

(*Ar c'habiten a gas e zorn d'e gleze*).

CHISPA (*da Rebolledo*). — Chom sioul, aotrou ! (*dezhi hec'h-unan*) Damant am befe d'e varv !

REBOLLEDO. — Pa vo dereatoc'h kaoz hennezh.

KABITEN. — Petra a c'hortozan, pa ne roan ket taol ar marv d'ul lampon ken divergont ? (*Dic'houinañ a ra*).

REBOLLEDO. — Tec'hout a ran dre zoujañs d'ar benveg-se.

KABITEN. — Kaer az po redek, me az lazho !

(*Redek a ra war e lerc'h. Chispa a red war-lerç'h ar C'habiten*).

CHISPA. — En em lakaet en deus droch adarre.

SERJANT. — Chom sioul, aotrou !

CHISPA. — Selaou !

SERJANT. — Gortoz ! gortoz !

CHISPA. — Diwar an taol-mañ, n'eo ket ar vikblogerez e vin anvet.

(*Mont a ra ar C'habiten war-lerc'h Rebolledo, ar Serjant war-lerc'h ar C'habiten, dre an diri. Degouezhout a ra Juan dre an tu kleiz, ha, goude, Crespo, dre an tu dehou*).



*Diviz XI*

(*Juan, Crespo ha La Chispa*)

CHISPA. — Deuit ! deuit buan !

CRESPO. — Petra a c'hoarvez amañ ?

JUAN. — Petra an dra-se ?

CHISPA. — Ar c'habiten en deus tennet e gleze amañ ouzh ur soudard, ha redet eo war e lerc'h dre laez an diri, aze.

CRESPO. — O planedenn digar ! (*Mont a ra war-lerc'h ar re all*).

CHISPA. — Pignit holl war e lerc'h !

JUAN (*dezhañ e-unan*). — Didalvez-tre eo bet kuzhat va c'heniterv ha va c'hoar. (*Mont a ra war roudoù ar re all*).

*Diviz XII*

(*Isabel hag Inés a dec'h d'ar red gant an diri ; da c'houde Rebodello, ar c'habiten hag ar Serjant*).

ISABEL (*da Rebolledo*). — Dirak piv e tec'hit evel-se ?

KABITEN (*e gleze en e zorn*). — Dirazon-me, pa rankan e lazhañ, al lampon anezhañ... Bevet Doue ! m'am bije kredet !...

ISABEL. — Harpit, mar plij, aotrou, rak deut eo da c'houlenn bod diganin ! Ar wazed eveldoc'h a dle doujañ ar merc'hed, peogwir int merc'hed, netra ken. Evit gwazed eveldoc'h, n'eus ket ezhomm abeg all.

KABITEN (*o chenĉh neuz hag o chom a-sav*). — Gant tra sakr all ebet ne vije bet tennet hennezh a-dre va fulor, estreget ho kened dibar ; en abeg dezhi

e lezan e vuhez gantañ. Soñjit avat, ne zere ket e vefe graet ganeoc'h, en ul lañs ker strizh, ar muntr ne fell ket deoc'h e rafen.

Isabel. — Denjentil, mar lakait ker seven hor buhezioù e kred, arabat deoc'h, evelato, kinnig ker prim hoc'h emouestl ! Ho pediñ a ran da lezel ar soudard-se e peoc'h, met, daoust pegen anaoudek on deoc'h, n'eus dle ebet da baeañ.

Kabiten. — Ouzhpenn m'eo kaer-dispar ho kened, c'hwi 'zo ken dispar all ho furnez, rak hiziv eo unanet ennoc'h braventez ha skiant.

*Diviz XIII*

(*Crespo ha Juan a zeu gant pep a beul.*)

Crespo. — Penaos, aotrou ? Pa soñjen gant spont ho kwelout da vat o lazhañ un den, me ho kwel...

Isabel (*dezhi hec'h-unan*). — Doue r'am sikouro !

Crespo. — ... oc'h ober al lez d'ur vaouez ! A ouenn uhel oc'h, hep mar ebet, betek ma tav ken trumm ho troukrañs.

Kabiten. — Neb a voe ganet gant dleadoù a rank plegañ dezho, ha me, dre zoujañs ouzh an itron-mañ, am eus mac'het war va imor.

Crespo. — Isabel a zo merc'h din ; labourerez-douar anezhi, aotrou, ha n'eo ket itron.

Juan (*dezhañ e-unan*). — Bevet an neñv ! Un taol-gwidre eo bet kement-mañ evit gallout dont tre. Mont a rafen gant ar vezh, mar kredfe d'ar re-se on bet touellet. Ha ne don ket ! (*Kreñv*) Ma ! aotrou kabiten, dav e vije bet deoc'h teurel muioc'h a evezh war dezo va zad da vezañ hegarat en ho keñver, araok ober dezhañ seurt displijadur.



Crespo. — Piv a c'houlenn hoc'h ali diganeoc'h-c'hwi, kanfard ? Peseurt displijadur am eus bet ? Mar deo bet kounnaret gant ar soudard-se, ne c'helle ket redek war e lerc'h ? (*D'ar c'habiten*) Va merc'h a zo grad enni peogwir hoc'h eus pardonet dezhañ, ha me a zo grad ennon evit an doujañs a ziskouezit outi.

Kabiten (*da Juan*). — Anat an dra ! ha pouezit gwelloc'h ho komzoù !

Juan. — Pouezet em eus mat-tre va c'homzoù.

Crespo. — Petra ar gaoz a zeu ganeoc'h ?

Kabiten. — Dre m'emaoc'h aze, ne rin kastiz ebet d'ar c'hanfard-se.

Crespo. — Mar plij, aotrou kabiten ! me a c'hell difeskinañ va mab, evel ma karan ; c'hwi avat, nann !

Juan. — Ha me gouzañv an dra a-berzh va zad ; a-berzh den all ebet, avat !

Kabiten (*da Juan*). — Ha petra ho pije graet ?

Juan. — Koll va buhez evit va enor.

Kabiten. — Peseurt enor en deus ur c'houer bilen ?

Juan. — An hevelep hini, eeun-hag-eeun, hag ho hini : ne vefe ket a gabitened ma ne vefe ket a labourerion-douar.

Kabiten. — Bevet Doue ! En em izelaat eo gouzañv kement-mañ.

Crespo. — Soñjit emaon etrezoc'h ho-taou.

Rebolledo. — Bevet ar C'hrist ! Chispa, amañ 'vo toullgofadeg !

(*Klevout a reer an daboulin*)

Chispa. — Setu soudarded ar gward !

Rebolledo. — Don Lope !... Al lagad a wel pep tra !

*(Don Lope a zeu tre, fichet kaer-pompus, hag ur vazh en e zorn evit kerzhout ; soudarded hag un tabouliner d'e heul).*

LOPE. — Petra an dra-mañ ? Kentañ tra a welan biziv, a-boan degouezhet, e rank bezañ un tabut ?

KABITEN *(dezhañ e-unan)*. — Na digoulz e tegouezn Don Lope de Figueroa !

CRESPO *(dezhañ e-unan)*. — Dre Zoue ! Kroget e oa an diaoul enno holl !

LOPE. — Petra 'zo bet ? Petra 'zo c'hoarvezet ? Komzit, pe bevet Doue ! m'ho stlapo, gwazed, merc'hed ha ti dre doull an nor. N'eo ket a-walc'h din bezañ degouezhet betek amañ gant ar boan er c'harse, ra 'z ay gant an diaouled, amen ! hep ma klevin lavarout din : « Kement-mañ a zo c'hoarvezet. »

CRESPO. — An dra-se n'eo netra, aotrou !

LOPE. — Komzit ! Lavarit ar wirionez !

KABITEN. — Setu ! Lojet on en ti-mañ ; ur soudard...

LOPE. — Lavarit !

KABITEN. — ... a roas din tro da dennañ va c'hleze. Redek a reas amañ en ur dec'hout. Deut on tre, war e lerc'h, er gambr ma oa an div labourerez-douarmañ ; hag o zad hag o breur, pe ar pezh ez int, a zo bet chifet gant an dra.

LOPE. — Neuze on degouezhet e koulz hag e poent, ha reiñ a rin da bep hini diouzh e c'hoant.

Piv eo ar soudard, lavarit din, a roas abeg d'e gabiten da dennañ e gleze ?

REBOLLEDO. — Setu ma paein-me evit an holl.

INES *(o tiskouez Rebolledo)* Hemañ an hini a zeuas betek amañ en ur dec'hout.

LOPE. — Roit dezhañ daou wiskad kerdin war e ler !

REBOLLEDO. — N'on ket paotr da c'houzañv seurt gwiskadoù.

CHISPA *(dezhi hec'h-unan)*. — An taol-mañ, e vo mac'hagnet din ganto !

KABITEN. — A, Rebolledo ! dre Zoue ! *(a-gostez da Rebolledo)* Na lavar netra ! Lakaat a rin dieubiñ ac'hanout.

REBOLLEDO *(dezhañ e-unan)*. — Penaos tevel ? Rak ma ne lavaran netra, e vo staget din va daouarn a-dreñv va c'hein, seurt d'ur soudard fall. *(Kreñv)* Kemennet eo bet din gant ar c'habiten ober van da glask trouz outañ, dezhañ da gaout digarez da welout ar plac'hed.

CRESPO. — Neuze, gwelit ha n'hor boa ket abeg da chifañ !

LOPE. — N'ho poa ket, p'hoc'h eus roet dezhañ, abalamour da se, digarez da glask trouz.

O la ! tabouliner, taboulinit an urzh d'an holl soudarded gwitibunan d'en em zastum en ti-gward ! Difenn rik a ran d'an holl gwitibunan bale war ar straed, dindan boan a varv, hiziv a-hed an deiz.

Ha gant aon e chomfec'h, c'hwi diwar ho striv ha c'hwi diwar ho chif, ha ma viot laouen ho-taou, klaskit ul lojeiz all, aotrou kabiten ! Rak adalek hiziv e lojin en ti-mañ, da c'hortoz mont da Guadalupe, e-lec'h m'emañ ar Roue.

KABITEN. — Urzhioù eo da gomzoù evidon.

*(Mont a ra kuit ar C'habiten, ar Serjant, Rebolledo, La Chispa, hag ar soudarded).*

CRESPO (*da Isabel ha da Inés*). — C'hwi, it tre aze !

(*Mont a ra kuit Isabel hag Inés*).

*Diviz XV*

CRESPO. — Mil trugarez a roan deoc'h, aotrou, evit ar vadelezh hoc'h eus bet da virout ouzhin da gaout tro d'en em goll.

LOPE. — Penaos ho poa, lavarit din, tro d'en em goll.

CRESPO. — O skeiñ taol ar marv gant unan ha na soñje ket zoken en disterañ droug...

LOPE. — Ha gouzout a rit, bevet Doue ! eo hennezh ur c'habiten ?

CRESPO. — Ya, bevet Doue ! ha pa vefe jeneral, ma touchfe ouzh va enor, me hel lazhfe !

LOPE. — Neb a douchfe er soudard an disterañ ; ouzh ur vlevenn eus e zilhad, bevet an neñvoù ! me hen krougfe !

CRESPO (*war an hevelep ton*). — Neb a gredfe touch ouzh ur vlevenn eus va enor ,bevet an neñvoù ivez ! me hen krougfe ivez !

LOPE. — Ha gouzout a rit eo dleet deoc'h, pa 'z oc'h ar pezh ez oc'h, gouzañv an anerioù-se ?

CRESPO. — Gant va stal-labour ! Naren, avat, gant va brud-vat. D'ar roue eo dleet reiñ an ti hag ar vuhez ; an enor, avat, a zo anezhañ tra an ene, hag an ene a zo da Zoue nemetañ.

LOPE. — Bevet ar C'hrist ! 'M eus aon emañ ar wirionez ganeoc'h.

CRESPO. — Ya ! bevet ar C'hrist ! rak dalc'hmat e vez ganin.



LOPE. — Skuizh on, hag ar c'har-mañ, bet roet din gant an diaoul, he deus ezhomm diskuizhañ.

CRESPO. — Ma ! piv a lavar deoc'h : nann ! (*Diskouez a ra an tu kleiz*). Eno ez eus bet roet din ur gwele gant an diaoul, ha servijout a ray deoc'h.

LOPE. — Ha roet eo bet, aozet ha kempennet, gant an diaoul ?

CRESPO. — Ya !

LOPE. — Ma ! mont a ran d'e ziaozañ, rak, le da Zoue ! skuizh on.

CRESPO. — Ma ! Diskuizhit, le da Zoue !

LOPE (*dezhañ e-unan*). — Aheurtet eo ar bilen ; sakreal a ra evel ma ran. (*Mont a ra kuit dre an tu kleiz*).

CRESPO. — Loariek eo Don Lope. Ne vimp ket komperion hon-daou !

## EIL ARVEST

*An abadenn tro-war-dro hag e-barzh porzh stal-labour Pedro Crespo, evel en Arvest Kentañ.*

### *Diviz I*

*(Ar C'habiten, ar Serjant, Rebolledo).*

KABITEN. — Ar viłenez-se a zo enni kement a ene-biezh otus, ma n'em eus ket bet diganti ur ger pli-jus zoken !

SERJANT. — Ar re-se, aotrou, ne dommont ket ouzh tudjentil seurt dit-te. Ma vefe un troc'her-buzhug all oc'h ober dezhi al lez ha selladoù tener, e rafe muioc'h a stad outañ. Digoulz eta eo da glem-moù. Ha neuze, mar dout da vont kuit warc'hoazh, da betra e talv klask bezañ selaouet ha degemeret mat gant ur vaouez e-kerz un devezh ?

KABITEN. — E-kerz un devezh, ez enaou hag e kuzh an heol ; e-kerz un devezh, e freuzh ur rouantelezh en he fezh ; e-kerz un devezh, e c'hell ar garreg mont da boultrenn ; e-kerz un devezh, e tegas un emgann koll pe c'hounid ; e-kerz un devezh, e vez ar mor sioul ha kivioul ; e-kerz un devezh, e vez ganet an den hag e varv ; evel-se eta, e c'hellfe ka-rantez va c'halon gwelout, e-kerz un devezh, glac'har hag eürusted, evel ur rouantelezh ; kristenion hag anevaled, evel ur c'hoad ; peoc'h ha strafuilh, evel ar mor ; trec'h ha dismantr, evel ar brezel ; buhez



ha marv, evel an neb a zo ennañ skiant ha nerzh ; ha, p'he deus taerijenn va c'harantez bet oad, e-kerz un devezh, d'am zeurel er boan, perak e teufe ar frealz gorrekoc'h eget an dismegañs ?

SERJANT. — He gwelout ur wech nemetken a c'houlenn diganit ar seurt striv ?

KABITEN. — Ne c'houlennan nemet un dra : he gwelout !... En un taol nemetañ, e tro ar flammijenn da dangwall ; en un taol nemetañ, e tarzh e menez-tan ar c'hondon sulfuret ; en un taol, ez enaou al luc'hed, a zismantr kement tra a wel ; en un taol, e vez tufet ar braouac'h gant ar c'hanol an divalavañ... En un taol, va c'harantez-me, — ha pegement taeroc'h ! — he deus c'hwezhet an tan e pevar stumm : min, tangwall, kanol ha luc'hed, a ziskar, a losk, a sebez hag a c'hloaz.

SERJANT. — Ne lavarec'h ket n'oa ket braventez evit bleuniañ morse en ur goueriadez ?

KABITEN. — Ha lazhet on bet zoken gant ar seurt kredenn ; rak an neb a oar ez a d'un dañjer, a vez war evezh, ha prest d'en em zifenn. Neb a ya dien-krez a vez en argoll, skoempet ma vez, ma kej gant ar riskl. Krediñ a ris kavout ur goueriadez, hag e kavis un doueez. Penaos chom hep pennfolliñ ? Bis-koazh em buhez ne welis kened doueeloc'h, peurglo-koc'h. Siouazh ! Rebolledo !...

REBOLLEDO. — Amañ hon eus soudarded, a c'hell reiñ un tañvañ eus o mouezhioù, ha La Chispa, va merourez er c'hoari-bikblog, n'eus ket maouez par dezhi da gas ar chol
ori. Ober, aotrou, koroll ha gouel ha son e traoñ prenestr ho muiañ-karet ! Evel-se, e teui a-benn d'he gwelout ha zoken, da gomz outi.

KABITEN. — Don Lope a zo eno, avat ! Ne garfen ket e zihuniñ.

REBOLLEDO. — Ha peur an diaoul e c'hell Don Lope kousket gant e c'har ? Ha neuze, aotrou, warnomp ha n'eo ket warnout e lakaimp sammañ ar gwall, ma tegouezh soudarded ar ged.

KABITEN. — Dalc'het on gant kefridioù a bouez bras, N'eus forzh ! va c'harantez da gentañ ! En em gavit, eta, fenozh ; e doare, avat, ma ne intento den eo war va urzh.

(*En em dennañ a ra ar C'habiten hag ar Serjant*).

*Diviz II*

(*Rebolledo, ha La Chispa o tegouezhout ; klevout a reer mouezhiadeg*).

CHISPA (*er-maez*). — Dal houmañ !... (*Dont a ra tre*).

REBOLLEDO. — Chispa, petra eo se ?

CHISPA. — Aze 'z eus ur paour kaezh den gant un taol-krabis en e zremm.

REBOLLEDO. — A ! ha perak ez eus savet etrezoc'h ?

CHISPA. — Klasket en deus ober tricherezh din war un eur hanter m'eo bet o c'hoari gant ar bouloù, ha me o teurel evezh ha par e oant pe zispar. Aet on skuizh, ha dic'hastet em eus unan outañ gant houmañ. (*Tennañ a ra he c'hontell*).

CHISPA. — E-keit ha ma vo e stal ar perukenner o lakaat krafioù, deomp d'an ti-gward, ma roin dit va c'hontoù !

REBOLLEDO. — Brav eo dit bezañ gant da vousklenn, dres pa 'maomp o vont d'an ebat.



CHISPA. — O ! neuze, na ra ket a viloù ! Setu va rigedagoù ! Petra 'vo kanet ?

REBOLLEDO. — Kan a vo, met pa nozo, ha tonioù dereat. Deomp, ha na chom ket da yariñ ken ac'han an ti-gward !

CHISPA. — Chom a rin brudet da viken er bed holl, rak me zo ac'hanon ar Fulennig, Chispilla ar vikblogerez.

*Diviz III*

(*Crespo ha Don Lope a zeu tre*).

CRESPO (*d'unan bennak er-maez*). — Degasit an daol amañ, er freskadurezh !... (*Da Zon Lope*) Don Lope, eno e kavot gwelloc'h blaz d'ho koan ; rak, e gwirionez, an deizioù e miz eost a zo o gwellañ mare en o nozioù.

LOPE. — Ul lec'h dudius-dreist eo hemañ.

CRESPO. — Azezit ! hag an avel c'hwek a voud e delioù flour ar pratelloù-gwini hag e lein ar gwez, ra sono evidoc'h evel kerdin kendoniet ar gitar ; digarezit, ma ne son nemet ar seurt binvioù, hep kanerion d'ho tiduellañ, hep mouezhioù da reiñ deoc'h ebat, rak da ganerion amañ n'eus nemet al laboused richanerion ; ne fell ket dezho kanañ da noz, ha n'on ket gouest d'o lakaat d'ober ! Azezit, ha kasit ho soñj diwar ho pistigoù diastal !

LOPE. — Ne c'hellin ket ; n'on ket evit o disoñjal e mod ebet. Doue 'sikouro !

CRESPO. — Ra sikouro, amen !

LOPE. — Azezit !

CRESPO. — Pa roit aotre, e lavaran, aotrou, e sentan, daoust ma c'hellfec'h chom hep hen ober. (*Azezañ a ra*).

LOPE. — Ha gouzout a rit petra am eus merzet ? En em ankounac'haet hoc'h eus dec'h, diwar ho kounnar.

CRESPO. — Me, morse, n'en em ankounac'haan dre va ferzh-me.

LOPE. — Ma ! penaos, dec'h, hep ma lavaris deoc'h azezañ, oc'h-c'hwi azezet, ha war ar gador gentañ c'hoazh ?

CRESPO. — Peogwir n'hel lavarjoc'h ket din. Hiziv avat, p'hel lavarit din, ne garfen ket hen ober. Seven eo dav bezañ gant an neb a zo seven.

LOPE. — Dec'h e teue ar sakreoù ganeoc'h, gant buhezioù, leoù ha touadennoù ; hag hiziv ez oc'h sioul-tre, ha laouen, ha leun a evezh.

CRESPO. — Me, aotrou, a respont atav war an ton ha gant ar ger ma komzer ouzhin. Dec'h e komzec'h en doare-se, ha ret-mat e oa lakaat war ar memes ton ar goulenn hag ar respont. Ouzhpenn, kemeret em eus da lezenn pec'hiñ gant an neb a bec'h, pediñ gant an neb a bed. Ouzh pep tra e ran kompagnunezh ; ha douget on keit gant va si, ma n'on ket bet evit kousket neizheur o soñjal en ho kar, ha ma savis ar mintin-mañ, gant ar pistigoù em div c'har ; rak, gant aon faziañ e pehini ho poa droug, en hini dehou pe en hini gleiz, din-me e raent droug en eil hag en hini all. Lavarit din, war ho puhez, pehini eo an hini glañv, ma ouezin, din da gaout pistigoù en unan hepken !

LOPE. — N'em eus ket abeg, ken n'am eus, da glemm, p'emaon, tregont vloaz 'zo, o kas ar brezel en-dro e Bro-Flandrez, er goañv gant ar rev, hag en hañv dindan gwrez an heol, hep diskuizhañ morse, hag hep gouzout, ha pa vije un eur, petra eo bezañ diboan ?



CRESPO. — Doue, aotrou, da reiñ deoc'h pasianted !

LOPE. — Hag e rin petra gant pasianted, me ?

CRESPO. — Diwall gantañ e basianted, neuze !

LOPE. — Ra chomo e-lec'h emañ, nemet ha dont a rafe gant daou vil diaoul d'am sammañ, hag hi da heul !

CRESPO. — Amen, ha ma ne zeuont ket eo gant aon ober un dra vat !

LOPE. — Chesus, mil gwech ! Chesus !

CRESPO. — Ra vo ganeoc'h ha ganin !

LOPE. — Bevet ar C'hrist ! emaon o vervel !

CRESPO. — Bevet ar C'hrist ! glac'haret on !

### *Diviz IV*

*(Don Lope, Crespo, Juan)*

*Juan a zeu tre o sachañ an daol gant sikour ur mevel.*

JUAN. — Ha setu an daol !

LOPE. — Penaos ne zeu va mevelion d'ober war he zro ?

CRESPO. — Me, aotrou, 'm eus lavaret dezho, gant hoc'h aotre, chom hep dont d'ho servijout ha d'ober mizoù em zi ; rak, a drugarez Doue, ne gredan ket e ray netra diouer deoc'h amañ.

LOPE. — Neuze, ma ne zeu ket mevelion, ho pet ar vadelezh da bediñ ho merc'h da zont da goaniañ ganin !

CRESPO (*da Juan*). — Kerzh da lavarout d'az c'hoar dont diouzhtu !

(*Mont a ra Juan*).

LOPE. — Gant va yec'hed dister, n'eus ket da zifiziout ouzhin.

CRESPO. — Ha pa vefe ho yec'hed, aotrou, pezh a garfen e vefe, difiziañs n'am befe ket. Feukañ a rit va enor, rak n'am eus ket nec'hamant war ar poent-se. Ma 'm eus difennet outi diskenn amañ e oa evit mirout na glevfe divergontiz didalvez. Ma vije bet an holl soudarded desavet mat evel ma 'z oc'h, e vije bet chomet, hi da gentañ, da servijout anezho.

LOPE (*dezhañ e-unan*). — Ar c'houer a zo gwall-lemm e spered pe, neuze, en em zalc'h war evezh !

*Diviz V*

(*Juan, Inés, Isabel, Don Lope ha Crespo*)

ISABEL. — Petra a fell dit, aotrou ?

CRESPO. — An Aotrou Don Lope a zo e youl enoriñ ac'hanoc'h : gantañ eo oc'h bet galvet.

ISABEL. — Setu ho sklavourez dirazoc'h !

LOPE. — Din-me eo d'ho servijout. (*Dezhañ e-unan*) Onestat braventez ! (*Kreñv*) Karout a rafen e koanfec'h ganin.

ISABEL. — Gwelloc'h e vimp ouzh ho servijout, hon-div.

LOPE. — Azezit !

CRESPO. — Azezit ! Grit evel ma kemenn an Aotrou Don Lope.

ISABEL. — Ra vo an enor er sentidigezh !

(*En em lakaat a reont holl ouzh taol ; neuze, e klever raksonadenn ur gitar*).

LOPE. — Petra an dra-se ?

CRESPO. — Ar soudarded a vale war ar straed, en ur seniñ hag en ur ganañ.



LOPE. — Tenn e vefe kavet labourioù ar brezel, hep an tammig frankiz-se. Rak strizh eo lezenn ar soudard, ha ret-mat eo lezel hemañ a-wechoù en e roll.

JUAN. — Evel m'emañ, eo ur vuhez kaer.

LOPE. — E vevañ a rafes a youl-vat ?

JUAN. — Ya, aotrou ! ma c'hellfen bezañ e-touez gwarded Hoc'h Enor.

UR SOUDARD (*er-maez*). — Amañ e vimp barrekoc'h evit kanañ.

REBOLLEDO. — Setu ul lizher evit Isabel ; ha d'he dihuniñ, taol ur maen ouzh he fenestr !

(*Bannañ a reer ur maen ouzh ar prenestr*).

CRESPO (*dezhañ e-unan*). — D'ar prenestr arouezet ez a ar sonadenn ; chomomp sioul !

UR VOUEZH (*o kanañ er-maez*).

Bleunioù ar pirc'hirin,
Plac'hig Isabel,
Hiziv a zo glizin,
Ha warc'hoarzh e vint mel.

LOPE (*dezhañ e-unan*). — Sonadeg, mat ! hogen stlepel mein, sell aze divergontiz !... Hag en ti, m'en em gavan-me, dont da c'hrougousat sonioùigoù !... Derc'hel a rin warnon, avat, abalamour da Bedro Crespo ha dezhi. (*O vousc'hoarzhin damc'hlas. Uhel*) Biskoazh seurt hinkined !

CRESPO. — Paotred yaouank int. (*Dezhañ e-unan*) Panevet evit Don Lope, m'em bije o...

JUAN (*o sellout dre ar prenestr, dezhañ e-unan*). — Ma c'hellfen tizhout ar skoedig a zo ispilhet e kambr Don Lope, e c'hellfen dic'hastañ... (*Sevel a ra da vont*).

CRESPO. — Da belec'h ez it, paotr yaouank ?
JUAN. — Da lavarout degas koan war an daol.
CRESPO. — Mevelion a zo, d'ober al labour.
(*Kan er-maez*).
UR SOUDARD. — « Dihun, Isabel, dihun !... »
ISABEL (*dezhi hec'h-unan*). — Pe fazi am eus graet, va Doue, evit klevout seurt tra ?...
LOPE (*pa n'eo mui evit padout*). — N'on ket evit gouzañv an dra-se, rak divalav eo, ken n'eo ! (*Bountañ a ra an daol*).
CRESPO. — Feiz ! divalav eo, avat ! (*Bountañ a ra e gador*).
LOPE. — Digarezit va barrad ! N'eo ket un dra divalav, lavarit din, diwaskañ kement a boan en ur c'har ?
CRESPO. — Setu pezh a lavaren, eeun-hag-eeun.
LOPE. — Krediñ a raen e oa un dra all. En doare m'ho poa bountet ho kador...
CRESPO. — En doare m'ho poa-c'hwi bountet an daol, n'em boa-me da vountañ netra all tostoc'h. (*Dezhañ e-unan*) Dalc'homp warnomp, enor !
LOPE (*dezhañ e-unan*). — Piv an diaoul a zo war an hent ? (*Kreñv*) A zo mat ! n'em eus ket c'hoant koaniañ ! En em dennañ a c'hellit !
CRESPO. — Mat eo !
LOPE. — Itron, bezit gant Doue !
ISABEL. — An Neñv r'ho miro !
LOPE (*dezhañ e-unan*). — Me emañ va c'hambr gant un nor war an hent. Ha daoust ha n'eus ket ur skoed enni ?
CRESPO (*dezhañ e-unan*). — Un nor a zo er porzh, ha bez' am eus un tamm kozh kleze.
LOPE. — Nozvezh vat !



CRESPO. — Nozvezh vat ! (*dezhañ e-unan*) Moraîlhañ a rin va bugale diouzh ar maez.
LOPE (*dezhañ e-unan*). — Nec'het e chomo an timañ war va lerc'h. (*Mont a ra kuit*).
ISABEL (*dezhi hec'h-unan*). — Na fall e kuzhont o-daou, va Doue, ar pezh a ra diaes dezho !
JUAN (*dezhañ e-unan*). — N'int ket evit kuzhat eo trenket ar soubenn (*Emañ o vont kuit*).
CRESPO. — O la ! paotr !...
JUAN. — Aotrou !
CRESPO. — En tu-mañ emañ ho kwele ! (*Diskouez a ra dezhañ an tu kleiz. Kuit ez a Crespo ha Juan*).

### *Diviz VI*

(*Isabel hag Inés*)

ISABEL. — Doue r'am sikouro ; en noz-mañ ker strafuilhus evit an holl ! Enkrezet eo va c'halon gant n'ouzon dare pe nec'hamant. Aon am eus evit va zad hag evit va breur ; n'ouzon ket...
INES. — Bez sioul, Isabel ! N'eus ket mui d'en em chalañ. Deomp kuit ac'han.
ISABEL. — Emaint o kanañ adarre.
INES. — Deomp kuit ac'halen ! Marteze ez aint gant o hent, pa ne glevint mui ac'hanomp. (*Kuit ez eont dre an tu kleiz*).

### *Diviz VII*

(*Didud e chom al leur. Klevout a reer klezeiadeg, ha kan, ha youc'hadennoù er-maez. Neuze e tegouezh Don Lope ha Crespo, gant pep a gleze en o dorn*).

LOPE. — Nag hennezh, kennebeut, n'en em denno, hep toulloù ruz en e groc'hen.

CRESPO. — Hag hennezh, m'hen tou, a lakain gant va direnn da ziloran an hent.

LOPE. — Tec'hit gant ar re all !

CRESPO. — Tec'hit, c'hwi !

(*Tostaat a reont an eil ouzh egile !*)

CRESPO. — Redek a ouzoc'h gwelloc'h egedon.

LOPE (*dezhañ e-unan*). — Bevet Doue ! en em gannañ a ra mat !

CRESPO (*dezhañ e-unan*). — Lopañ start a ra, bevet Doue !

*Diviz VIII*

(*Don Lope, Crespo, Juan, o tegouezhout a-gevret*)

JUAN (*dezhañ e-unan*). — Plijet gant Doue m'en em gavin gantañ ! (*Kreñv*) Aotrou, ez kichen emaon !

LOPE. — Pedro Crespo an hini eo ?

CRESPO. — Me eo. Don Lope an hini eo ?

LOPE. — Ya, Don Lope an hini eo. Perak n'hoc'h eus ket lavaret din e rankec'h mont er-maez ? Sell amañ ur reuz !

CRESPO. — Respont hag en em zidamall a rin o lavarout em eus graet ar pezh hoc'h eus graet.

LOPE. — Din-me e oa an dismegañs, ha neket deoc'h-c'hwi !

CRESPO. — Ne dalv ket livañ kaozioù ; aet on ermaez d'en em gannañ evit derc'hel deoc'h kompagnunezh.

*Diviz IX*

(*An hevelep re, ar Serjant, hag ar C'habiten*)

SERJANT (*o teredek*). — Deomp hon-daou da reiñ ar marv d'ar blouked-se.

KABITEN. — Soñjit !...



(*E oant o vont e-biou*).

LOPE. — Da belec'h ez it ? Gortozit ! Petra eo tout ar reuz-se ?

KABITEN. — Ar soudarded, e-pad ma oant o kemer berr-amzer er straed-mañ, hag o kanañ sioul ha didrouz, a zo bet klasket tabut outo, ha deredet on d'o habaskaat.

LOPE. — Don Alvaro, kompren a ran ho skiantpoell ervat ; ha, dre m'emañ an holl war o zu enep er gêr-mañ, hiziv, ne fell ket din kastizañ garvoc'h. Dres a-walc'h emañ erru tost ar mintin ; kemenn a ran deoc'h, evit ma ne vo ket brasoc'h ar gaou e Zalamea, kas kuit ac'halen ho kompagnunezh, a-raok ma vo deiz. Hag ur wech echu ar reuz, arabat e savfe en-dro, pe, neuze, e lakain ar peoc'h me, bevet Doue ! a daolioù kontell !

KABITEN. — A-raok ar mintin, e vo aet va c'hompagnunezh diouzh ar gêr-mañ. (*Dezhañ e-unan*) Koustout a ri din va buhez, koueriadez kenedusmeurbet.

CRESPO (*dezhañ e-unan*). — Den a skiant eo Don Lope ; komperion e vimp hon-daou.

LOPE (*da Grespo*). — Deuit ganin-me, c'hwi ; den ebet ne zeuio war ho tro.

(*Mont a reont kuit*).

*Diviz X*

(*Ar C'habiten hag ar Serjant un tu bennak war ar straed*).

KABITEN. — Mont a rankin en-dro du-se, rak en em glevet on gant ur vatezh evit ma klasko an tu d'am lakaat da gomz gant ar vuntrerez koant-se.



4

Profoù am eus roet dezhi, peadra paeroniañ va mennad.

SERJANT. — Ma ! aotrou, ma 'c'h eus da vont du-se en-dro, taol evezh e ranki kas ganit kompagnunezh ; rak, e gwirionez, ar goueriaded n'eus ket da fiziout enno.

KABITEN. — M'hen goar ervat. Dibab un nebeut paotred da zont ganin !

SERJANT. — Ober a rin kement a gemenni din. Hogen, ha ma tegouezhfe gant Don Lope dont en-dro, hag anaout ac'hanout ?...

KABITEN. — Aon am eus bet ivez eus an dra-se, met chañs he deus va c'harantez. Hiziv, dres a-walc'h, e rank Don Lope mont da Guadalupe da reiñ keloù d'an holl rejimant emañ ar Roue o tont. Hag emañ en hentoù, a-benn bremañ. Kement-mañ am eus klevet digantañ, p'on aet da gimiadiñ dioutañ.

SERJANT. — Sentiñ a ran ouzhit diouzhtu, Aotrou.

KABITEN. — Taol evezh e lakaan va buhez en argoll !

*Diviz XI*

*(An hevelep re, Rebolledo ha La Chispa).*

REBOLLEDO. — Aotrou, ro din meuleudi !

KABITEN. — Ha perak 'ta, Rebolledo ?

REBOLLEDO. — Gounezet mat eo bet ganin ; ha lavarout a rin dit, nemetken...

KABITEN. — Petra ?

REBOLLEDO. — ... Ez eus, a-benn bremañ, un enebour nebeutoc'h da gaout aon outañ.

KABITEN. — Piv eo ? Lavar buan !

REBOLLEDO. — Ar paotr yaouank-se, breur da Isabel. Goulennet eo bet gant Don Lope digant an tad,



roet eo bet dezhañ, ha mont a ra d'ar brezel gantañ. Hag, evel-se, n'eus mui nemet ar c'hozhiad o reiñ deomp tregas.

KABITEN. — Treiñ a ra mat ar bed ganeomp, ha m'em eus sikour e doare gant an hini a gontan warni, e c'hellin komz gant va muiañ-karet, kerkent ha fenozh.

REBOLLEDO. — N'hen douetit ket !

KABITEN. — Ober a rin tro, en hent ; an dud a zo deredet a rank gwelout ez omp aet kuit. C'hwi hotaou a zeuio ganin.

REBOLLEDO. — Nebeut emaomp, bevet Doue !... Ha mar deufe daou all, pevar all, ha c'hwec'h all...

CHISPA. — Ha me, ma rankez mont du-se en-dro, petra 'rin ? Ne vin ket dienkrez amañ, ma kejan gant an hini a roas e zremm da wriat d'ar perukenner.

REBOLLEDO. — N'ouzon dare petra ober ouzhit. N'az pefe ket aon dont ganin ?

CHISPA. — Ha perak em befe aon ? Daoust ha n'on ket gwisket, kalonek ha kadarn ?

REBOLLEDO. — Evit ar gwiskamant, ne ray ket diouer ; setu amañ unan all, hini ar paotr-kezeg a zo aet kuit.

CHISPA. — Kemer a rin e lec'h.

REBOLLEDO. — Deomp ! Emañ ar banniel o loc'hañ kuit.

CHISPA. — Ha me, bremañ, e welan perak em eus kanet dre ar bed :

« Ar soudard ne bad ket
Un eur e garantez ».

*(Mont a reont kuit).*

*Diviz XII*

(*Don Lope, Crespo ha Juan*).

LOPE. — Kant trugarez a dlean deoc'h evit meur a dra : dreist-holl, avat, evit ho pezañ roet hiziv ho mab da soudard ; grad ha trugarez am eus ouzhoc'h a greiz va c'halon.

CRESPO. — E reiñ a ran deoc'h da vevel.

LOPE. — E gas a ran ganin evel keneil ; rak plijet-dreist o deus din e spered bliv ha disoursi hag e garantez ouzh an armoù.

JUAN. — Dalc'hmat e vin kavet ganeoc'h e-harz ho treid, ha gwelout a reot penaos e viot servijet ganin, ha pegen sentus e vin dalc'hmat.

CRESPO. — Ar pezh a c'houlennan diganeoc'h, aotrou, eo pardoniñ, ma n'oc'h ket servijet gantañ reizh hag e doare, rak, e skol ar maezioù, m'eo soc'h an alar, an oged, ar rañv, ar bal hag ar forc'h hor gwellañ levrioù, n'en do ket gallet deskiñ ar pezh a vez kenteliet er palezioù fortuniet gant sevenadur ar vondianed.

JUAN. — Mont a ran da welout, aotrou, ha dont a ra ho leter. (*Mont a ra*).

*Diviz XIII*

(*Don Lope, Crespo, Isabel hag Inés*).

ISABEL. — Ha mont a rafec'h kuit, hep kimiadiñ diouzh an hini a zo ker bras he c'hoant d'ho servijout ?

LOPE. — Kuit ne din ket hep pokat d'ho taouarn, hag hep goulenn ho pardon madelezhus evit un hardisegezh a dle bezañ pardonet, rak n'eo ket ar gopr



a ra talvoudegezh ar prof, hogen ar menoz. Ar vedalenn-mañ, a zegouezh paour en ho taouarn, daoust dezhi bezañ kaeraet gant diamantoù prizius, me ho ped d'he c'hemer ha d'he dougen en ho kerc'henn, e koun ac'hanon.

ISABEL. — Kerse eo ganin e kredit, gant un arouez ken brokus, paeañ an degemer a zo bet graet deoc'h, rak ni eo a zo e dle evit an enor hoc'h eus graet deomp.

LOPE. — N'eo ket gopr a roan, hogen diskouez mignoniezh.

ISABEL. — E reizh mignoniezh hepken ha n'eo ket e gopr e kemeran ho prof. Hoc'h erbediñ a ran d'am breur ; ken eürus eo bet, keit ha m'oc'h bet amañ, m'eo dleet mat dezhañ mont da vevel ganeoc'h.

LOPE. — Un taol c'hoazh, e lavaran deoc'h e c'hellot bezañ dinec'h gantañ ; rak ganin e teu, itron.

*Diviz XIV*

(*An hevelep re ha Juan*)

JUAN. — Emañ erru al leter.

LOPE. — Doue ra vo ganeoc'h !

CRESPO. — Doue r'ho tiwallo !

LOPE. — A, va Fedro Crespo kaezh !

CRESPO. — A, aotrou Don Lope didrec'h !

LOPE. — Piv en dije lavaret, an deiz kentañ m'en em weljomp, e vijemp deut da vezañ ker bras mignoned da viken ?

CRESPO. — Lavaret n'em bije ket, aotrou, m'em bije bet gouezet, ouzh ho klevout e oac'h...

LOPE. — Lavarit, war va buhez !

CRESPO. — ... Un droch gant froudennoù ker plijus !

(*Kimiadiñ a reont gant kengarantez, ha pignat a ra Don Lope en e wetur-leter*).

### *Diviz XV*

(*Crespo, Isabel, Inés ha Juan*)

CRESPO. — E-keit ma vo Don Lope o 'n em aozañ, mab, selaou, dirak da c'hoar ha da geniterv, ar pezh a lavaran dit. A drugarez Doue, Juan, ez out a lignez ken disaotr hag an heol, nemet bilen. Evit an eil tra hag an dra all, e lavaran dit kement-mañ : da gentañ, arabat dit izelekaat da lorc'h ha da wad bev, betek paouez, digalonekaet, a glask, a ratozh fur, sevel uheloc'h ; d'an eil, gant aon kouezhañ izeloc'h diwar re ourgouilh, kas da vennadoù da benn gant ur galon dilorc'h ; rak ma vez dilorc'h da galon, e teuio ganit ar pep gwellañ, hag, ouzhpenn e lakay en ankounac'h techoù a vez gwelet fraez en dud otus. Na pet den, o tougen war an douar ur perzh-fall bennak, a zo bet digarezet, peogwir e oant izel a galon ! Ha pet all, a oa hep fazi, a zo bet kavet da lavarout enno, peogwir e oant gwelet fall !

Bez seven, dreist-holl, bez brokus ha mat da reiñ ; rak an tog hag ar gwenneion eo a zegas mignoned. Ha ne dalvez ket an aour a vez ganet gant an heol e douaroù an Indez, pe er mor, kement ha bezañ enoret ha karet.

Arabat droukkomz diwar-benn ar merc'hed ; an hini izelañ, a lavaran dit, a zo da vezañ doujet, rak, na petra 'ta ! ganto eo e vezomp ganet !

Arabat dit en em gannañ en abeg da forzh petra !



Pa welan, er c'hêrioù, kemend-all o teskiñ kannañ, mil gwech e lavaran ouzhin va-unan : « Ar skol-se n'eo ket ar pezh a dlefe bezañ, rak n'eus ket da zeskiñ d'un den penaos kannañ ampart, kaer ha taer, hogen perak e rank kannañ ; rak, lavarout a ran, ma vefe ur mestr o teskiñ neket ar penaos, hogen ar perak ez en em ganner, an holl a gasfe dezhañ o faotred ».

Gant an alioù-se, ha gant ar gwenneion a gasi ganit evit an hent hag evit lakaat aozañ, en ur zegouezhout du-se, ur re zilhad-soudard, gant gwarez Don Lope ha va bennozh, m'hen tou Doue e welin ac'hanout o sevel uhel. Kenavo, mab ! Teneraat a ran o komz ganit.

JUAN. — Lakaat don a ran hiziv da alioù em c'halon, ha bevañ a raint eno keit ha ma vevin. Ro din da zorn, ha te, va c'hoar, da zivrec'h. Rak, a-benn bremañ eo loc'het kuit Don Lope, ha mall eo din mont d'e gavout.

ISABEL. — Va divrec'h-me a garfe mirout ouzhit da vont.

JUAN. — Keniterv, kenavo !

INES. — Ne lavaran ger ebet dit gant va genou, rak graet eo kefridi va mouezh gant va daoulagad. Kenavo !

CRESPO. — Ac'hanta ! kerzh buan, rak bep gwech ma sellan ouzhit, e sav keuz din ouzh da welout o vont ! Ha gra ma teuy da vezañ ar pezh am eus lavaret dit !

(*En em vriata a ra tad ha mab gant gred*).

JUAN. — Doue r'ho tiwallo !

CRESPO. — Ra vo Doue ganit !

(*Juan a ya kuit*).

*Diviz XVI*

*(Crespo, Isabel hag Inés).*

Isabel. — Tra gwall-griz ac'h eus graet.

Crespo. — Bremañ, pa n'emañ ken dirak va daoulagad, e komzin gant nebeutoc'h a zoan. Petra en dije graet amañ ganin, nemet bezañ, a-hed e vuhez, ul lezireg, ur paotr kollet ? Ra 'z ay da servijout ar Roue !

Isabel. — Tenn e kavan e vije aet kuit e-kreiz an noz.

Crespo. — Ober hent en noz, e-pad an hañv, a zo dudius muioc'h eget skuizhus, ha ret eo dezhañ en em gavout prim ha dillo gant Don Lope. *(Dezhañ e-unan)* Teneraat a ran, a-dra-sur, gant an tamm paotr-se, met, dirak an dud, eo ret din bezañ balc'h !

Isabel. — Deus tre en ti, aotrou !

Ines. — Feiz, peogwir n'eus ken a soudarded tro aze, chomomp ur pennadig, e-tal an nor, da dañva an avel sin ! Hep dale, e teuio an amezeion er-maez diouzh o ziez.

Crespo. — Feiz, ya ! chom a ran c'hoazh, rak ac'halen e kred din, p'emañ ar mintin o wennaat, e welan Juan o vont gant e hent. Ines, degas din ur skabell, da gichen an nor amañ !

*(Ines a ro ur skabell).*

Ines. — Setu amañ ur bankig.

Isabel. — Dec'h da noz, ne lavares ket e vo votadeg hiziv en ti-kêr ?

Crespo. — Graet e vez ar votadegoù-se, bep bloaz, da geñver miz eost.

*(Azezañ a ra Crespo nepell diouzh dor an tu dehou, e sell o parañ war an hent bras. En e gichen, ouzh o sav, emañ e verc'h hag Ines).*

*Diviz XVII*

*(An hevelep re, ar C'habiten, ar Serjant, La Chispa ha soudarded, o tegouezhout gant evezh bras hag o tostaat bep a damm).*

Kabiten. — Baleit didrouz ! Deus, te, Rebolledo, ha kerzh da lavarout d'ar vatezh emañ erru ar garantez.

Rebolledo. — Mont a ran ! Hogen, petra a welan ?... *(Gwelet en deus Crespo hag an div vaouez)* Tud a zo e toull an nor !

Kabiten. — Ha mont a rankan, me, ha hardis, sammañ kuit Isabel ac'halen ! C'hwi, er memes amzer, difennit outo, a-daolioù kontell, da zont d'am heul !

Serjant. — Mont a reomp ganit, ha sentiñ a raimp !

Kabiten. — Ma ! deuit, keneiled !

*(Lammat a ra Rebolledo hag ar Serjant war Crespo hag Inés ; ar soudarded hag ar C'habiten a skrap Isabel, hag he samm kuit).*

Isabel. — A, treitour !... Aotrou ! Petra an drase ?

Kabiten. — Ur feulzad, un derzhiennad karantez. *(He sammañ a ra, ha kuit ez a).*

Isabel. — A, treitour !... Aotrou !...

Crespo. — A, dismegañs !

Isabel. — Tad ! tad !

Ines. — Mont a ran da skoachañ amañ.

CRESPO. — Tud disakr ! gwelet hoc'h eus e oan hep kleze !

*(Kouezhañ a ra, ha Rebolledo a laka beg e gleze war e vruched).*

CRESPO. — Tud ganas ! Treitourion !

REBOLLEDO. — Tec'hit ma ne fell ket deoc'h e ve ar marv ho kastiz diwezhañ.

*(Mont a ra kuit gant ar skraperion).*

CRESPO. — Da betra e talvo din-me chom bev, mar deo marv va enor ? A ! salv em bije bet ur c'hleze ! Rak mont hep arm war o lerc'h a vefe didalvez ; ha ma rankan mont d'he c'herc'hat, e kollin roudoù ar re-se. Petra a rin-me, planedenn c'harv ? Forzh pe du e troan, emaon war goll.

INES. — Setu amañ ar c'hleze !

CRESPO. — E koulz hag e poent out deut ganti ! Enor am eus atav, p'am eus ur c'hleze da redek war o lerc'h...

*(Mont a ra Crespo gant difrae dre an tu m'eo bet sammet Isabel gant ar C'habiten).*



## TREDE ARVEST

*Ur sal dister e ti ar C'huzul-kêr. Un nor, er penn pellañ, ha dorioù all war ar c'hostezioù.*

### Diviz I

*(Crespo hag Isabel, o tegouezhout dre an tu kleiz)*

CRESPO. — E-keit ha m'emañ bodet kuzul-kêr o tibab ar maer nevez, ha da c'hortoz ma ouezimp gant piv e vo rentet deomp justis, displeg d'az paour kaezh tad ar fallagriezhoù o deus graet warnout, va merc'h, mar en deus nerzh d'o selaou.

ISABEL. — Ne gredin ket, aotrou, dibunañ dirazout va reuzeudigezh, dezrevelliñ dit va foanioù, livañ va lazh-korf...

CRESPO. — Trawalc'h, Isabel !... Ha koulskoude, nann ! Kendalc'h, ha na zisoñj netra !

ISABEL. — Ar pezh a zo sur, n'eo ket gant ar ranngalon e vo disaotret ar fallagriezh. Emaout o vont da c'houzout ur bern traoù, ha ret e vo dit taeriñ ouzh o c'hlevout, ha magañ c'hoant d'o zalvout d'an dorfedourion !

Edon neizheur brav-bras en dienkrez ar sioulañ a bromete din mil vloaz levenez, e goudor da vlev gwenn, pa zilammas an dreitourion gildrouk-se, a gemer dre heg pezh a zo difennet gant an enor, da skrapat ac'hanon. Evel a-walc'h ma vez diframmet gant ar bleiz marnaoniet, debrour-kig, an oanig

tener a-dre bronnoù e vamm, ar c'habiten-se, an ostiziad dic'hrad-se, a zegasas du-mañ, kerkent hag an deiz, kentañ, ur bern, seurt na voe gwelet biskoazh, a dreisoni, a widre, a rendaeloù hag a zroukrañs, a voe ar c'hentañ ouz va zapout etre e zivrec'h, dre ma rae skoaz dezhañ treitourion all, a zo soudarded gantañ.

Er menez gouez ha dizarempred, a zo er maez a gêr, e reas e repu ; soñj n'oa deut den d'am heul, n'oa den d'am difenn, rak betek al loar, hec'h-unan, a guzhas a-dreñv un deñvalijenn louet, — fallakr, hi ivez, siouazh din ! — an tamm sklerijenn-se prestet dezhi gant an heol !

Gwa an den ! gwa an den, a glask gounit un ene dre heg, rak ne wel ket, rak ne veiz ket n'en deus trec'h ar garantez talvoudegezh ebet ma ne c'hounez ket kalon e vuiañ-karet. Rak karout, hep hec'h ene, ur vaouez anoazet a zo karout ur vaouez vrav, nemet divuhez...

Pediñ a ris, ha difronkal, gwech izelek, gwech otus ! En aner, avat ! En aner e leñvan gant an dismegañs, e waskan va daouarn kement e fuc'han, e fregan va brennid o taeriñ !...

Sevel a reas ar goulou-deiz, ha gant ar goulou-deiz, o tegas ar sklerijenn, e verzis trouz e-touez ur skourroù bennak. Distreiñ a ran da sellout, hag e welan va breur. Siouazh ! va Doue ! Peur, peur, a ! planedenn disakr ! e tegouezhas buanoc'h ar chañs gant ur reuzeudig.

Eñ, ouzh ar meni-sklerijenn, a zo meizet gantañ an darvoud, hep ma voe ret lavarout grik ; rak an enkrez a zo lemm e zremm. Tennañ a ra, hep rannañ ger, an direnn az poa roet dezhañ an devezh-se, end-



eeun. Ar c'habiten, o welout sikour o tont din war an diwezhadoù, a denn ivez e laonenn noazh. Sailhañ a ra an eil war egile ; hemañ a glask e zifennoù, egile a sko. Chom a ris eno ur pennadig, rak fellout a rae din gouzout kement ha ma vennen tec'hout. Ne voe ket pell ma tape ar c'habiten ur gouli digant va breur ; kouezhañ a reas ; edo va breur o vont d'echuiñ gantañ, pa zegouezhas ar re a zeue da glask o c'habiten. Bras e voe o c'hounnar. Soñjal a ra va breur en em zifenn. Pa wel, avat, ez eus ur bagad anezho, e tec'h d'ar red. Ne da ket ar re all war e lerc'h, rak soñjet o deus holl ez eus brasoc'h ezhomm a louzou eget a gastiz. Dougen a rejont ar c'habiten e kêr war o divrec'h, hep mui soñjal en e dorfed, rak, en holl zarvoudoù a oa o nevez-c'hoarvezout, aet int da gentañ d'ar pep retañ ; reiñ ar pare d'o c'habiten.

Me, avat, goude bezañ gwelet gant va daoulagad kement a oa c'hoarvezet, strafuilhet ha d'ar c'haloup, e tiskennis, e redis, dic'houlou, distur, hep blenier, a-dreuz menez, kompezenn ha strouezhegoù, ken degouezhout e-harz da dreid hag, a-raok ma skoi ganin taol ar marv, dezrevell dit va drouk-lammoù.

(*Daoulinañ a ra Isabel*).

CRESPO. — Sav, Isabel, diwar an douar ! Nann ! na chom ket hiroc'h war da zaoulin ! Ma ne vefe ket seurt darvoudoù o tegas trechal ha kalonad, e vefe divlaz ar poanioù, ha didalvez an eürusted.

### *Diviz II*

(*An hevelep re, hag ar Skrivagner*).

SKRIVAGNER. — Aotrou Pedro Crespo !... Amañ emaon evit reiñ deoc'h va gourc'hemennoù.

CRESPO. — Gourc'hemennoù ! Ha perak, Skrivagner ?

SKRIVAGNER. — Anvet oc'h bet hiziv da Vaer gant Kuzul-Kêr, hag, e derou-mat d'ho peli, e tegouezh ganeoc'h daou zarvoud bras hiziv : ar c'hentañ a zo donedigezh ar Roue, a vo amañ hiziv pe warc'hoazh a-hed an deiz, hervez ma lavarer. An hini all a zo m'eo bet degaset e kêr, dre guzh bras, gant soudarded, da louzaouiñ prim-ha-buan, ar C'habiten-se a lojas amañ e gompagnunezh. Ne lavar ket gant piv eo bet gloazet : mar kaver ar muntrer, avat, e vo hounnezh un afer vras.

CRESPO (*dezhañ e-unan*). — P'emaon o klask penaos kaout va digoll ez on lakaet da vestr war va enor gant gwialenn ar Veli ! Penaos e c'hellfen-me mont enep al lezenn, ma reont ac'hanon, d'an ampoent eeun-hag-eeun, ur barner da zifenn ouzh ar re all da faziañ ? Hogen, traoù a bouez ken bras a zo da vezañ pleustret difonn. (*Kreñv*) Mil trugarez am eus da reiñ d'an neb en deus fellet va enoriñ.

SKRIVAGNER. — Deuit ! ha, kerkent ha ma vo bet roet deoc'h gant Kuzul-Kêr, gwialenn ar veli, ho po da gregiñ gant an enklask diwar-benn ar muntr.

CRESPO. — Deomp !

ISABEL. — Ha mont a rin ganit ?

CRESPO. — Merc'h, da dad a zo maer, hiviziken ; justiz a vo rentet dit.

(*Mont a reont kuit holl*).



*Diviz III*

(*Un ti dizarempred, er penn pellañ eus ar vourc'h. Ar C'habiten, gant ul lien, evel gloazet ; ar Serjant*).

KABITEN. — Va gouli n'oa netra. Perak hoc'h eus va degaset amañ en-dro ?

SERJANT. — Piv a c'helle gouzout, a-raok ma oas bet louzaouet ? Bremañ m'out bet louzaouet, e rankomp anzav n'eo ket reizh lakaat hor buhez en arvar evit ur gouli. Hogen, daoust ha ne vije ket bet gwashoc'h, ma vijes bet diwadet ?

KABITEN. — Bremañ, pa 'z on louzaouet, menel amañ a vefe ur fazi. Deomp kuit kent ma redo ar vrud emaomp e kêr. Aze emañ ar re all ?

SERJANT. — Ya !

KABITEN. — Lakaomp an tec'h etrezomp hag ar grokanted-se, rak ma teuer da c'houzout emaon amañ, e savo kannoù.

*Diviz IV*

(*An hevelep re, ha Rebolledo*).

REBOLLEDO. — Emañ ar Justiz e-barzh an ti !

KABITEN. — Petra he deus justiz ar vilened d'ober ganin-me ?

REBOLLEDO. — Lavarout a ran emañ ar Justiz e-barzh an ti, netra ken.

KABITEN. — Ne ran forzh, e mod ebet, ha, zoken, ez an da reiñ dezho da c'houzout e tleont lakaat ac'hanon etre daouarn va C'huzul-Brezel : kasaus eo ar pezh a c'hoarvez, met dienkrez on.

REBOLLEDO. — Hep ket a var, eo bet douget klemm gant ar bilen.

KABITEN. — Va soñj eo.

### *Diviz V*

(*An hevelep re, Crespo, ar Skrivagner, ha labourerion-douar*).

CRESPO (*A-ziavaez*). — Dalc'hit an holl zorioù ! (*Dont a ra tre en ti*).

CRESPO. — Ha diwallit na day er-maez soudard ebet eus ar re a zo amañ ! Neb a glasko mont kuit, lazhit-eñ !

KABITEN. — A 'ta ! Penaos e teuit amañ ? Hag... petra a welan ? C'hwi, Maer ?

(*Tostaat a ra Pedro Crespo, gant e wialenn en e zorn, ouzh e heul labourerion-douar, o tiwall an dorioù da virout ouzh den da dec'hout*).

CRESPO. — Ya ! maer on !

KABITEN. — Me, avat, a zo em frankiz a vrezel, ha war va feiz ! din-me eo ingal e vefec'h maer.

CRESPO. — Na feukit ket, ma n'emaon ket a-du ganeoc'h. Hogen deut on amañ, gant hoc'h aotre, evit ur gefridi hepken, ha ret eo deoc'h bezañ hoc'h-unan !

KABITEN (*d'ar Serjant, Rebolledo ha La Chispa*). — It ac'halen !

CRESPO. — Er-maez c'hwi ivez !

(*Ar Skrivagner, a ya da heul al labourerion, a gas ganto ar Serjant, La Chispa ha Rebolledo*).

CRESPO (*d'ar Skrivagner*). — Taol evezh mat ouzh ar soudarded-se !

SKRIVAGNER. — Hag e rin.



### *Diviz VI*

(*Crespo hag ar C'habiten*).

CRESPO. — Daoust ma c'hellfen, evel beli, lakaat da dalvout an doujañs dleet din evit ma selaouot ac'hanon, lezel a ran ar wialenn a-gostez, hag, evel un den, netra ken, e fell din dibunañ deoc'h va c'halonadoù. (*Mont a ra da lakaat ar wialenn en ur c'horn*). Ha, peogwir n'emaomp nemet hon-daou, aotrou Don Alvaro, komzomp !... Me 'zo un den mat... ha ma vije bet em galloud dibab renk va ginivelezh, n'em bije ket bet klasket bezañ uheloc'h eget ne don. Perc'henn on war un domani bras a-walc'h, a drugarez Doue, rak n'eus ket un tieg pinvidikoc'h en holl gêriou eus ar c'hornad.

Desavet eo bet va merc'h, d'am meno, gant ar gwellañ enor, vertuz ha deskadurezh eus ar bed. Ur vamm heñvel he deus bet, Doue d'he c'haout en E baradoz !...

Mar deo brav-kenañ va merc'h, anzav a ra ho taol-diroll ho soñj diwar-benn se... Daoust ma tlefen, o venegiñ an dra, leñvañ gant glac'har, rak graet en deus va c'halonad... Hogen na skarzhomp ket an holl gontamm diouzh ar werenn ! Diwallomp un darn da ziwaskañ poan !

C'hoantaat kaout un digoll d'un droug ken splann, klask dic'haou d'am mezhekadenn, n'eo ket talvout ar gwall ez eo, kaout ar pare, ne lavaran ket ! Hag o vont eus ur soñj d'ur soñj all, n'eus nemet un dra, a welan fraez : — evidon-me e vefe mat, hag evidoc'h ne vefe ket fall ! — Kerkent ha diouzhtu, kemerit va domani en e bezh, hep ma virin, evit va boued hag hini va mab, — degas a rin hemañ deoc'h e-

harz ho treid ! — ur maravedi ! Hag ez in da c'houlenn an aluzon, pa ne vo ket tu d'ober a-hend-all.

Adsavit ar vrud-vat a zo bet distrujet ganeoc'h ! Ne gredan ket e vougfec'h lufr hoc'h enor. Rak dellidoù ho pugale, aotrou, mar bezont war goll dre ma vint va bugale vihan, a gresko seul-vuioc'h, aotrou, ma vint ho pugale-c'hwi. E Kastilha, ez embann ar c'hrennlavar ez eo ar marc'h a zoug an dibr, pezh a zo gwir. Soñjit emaon daoulinet e-harz ho treid ouzh ho pediñ hag o leñvañ war va blev gwenn, ken na gred va c'halon, o welout erc'h ha dour, emaomp gant an diskorn.

Petra a c'houlennan diganeoc'h ? Un enor a c'houlennan, bet tennet diganin ganeoc'h hoc'h-unan. Ha, dezhañ bezañ va zra-me, kredet e vefe, diouzh an doujañs a ziskouezañ, n'eo ket va enor a c'houlennan, hogen ho hini-c'hwi. Soñjit e c'hellfen e gemer gant va daouarn, ha ne fell ket din, nemet e vefe roet din ganeoc'h !

Kabiten. — N'on ket evit padout hiroc'h. Kozhiad skuizh ha teodek, kavit kaer ne roan ket deoc'h ar marv gant va daouarn hiziv, deoc'h ha d'ho mab ! rak ne fell ket din bezañ krisoc'h en ho keñver, en abeg da gened Isabel. Mar demañ ho soñj gwalc'hiñ hoc'h enor gant an armoù, n'em eus ket da soursial ; mar deo gant al lez-varn, n'emañ ket en ho kalloud.

Crespo. — Setu neuze, n'oc'h ket teneraet gant va leñv ?

Kabiten. — N'eus ket d'ober van ouzh leñv kozhiad, maouez pe vugel.

Crespo. — Ker bras kalonad ne dalv ket ur frealz ?



Kabiten. — Pe frealz ouzhpenn hoc'h eus ezhomm, pa c'hellit mont gant ho puhez ?

Crespo. — Soñjit e c'houlennan diganeoc'h, a-stlap va c'horf, va enor, a-bouez-penn !

Kabiten. — Pebezh torr-penn !

Crespo. — Soñjit ez eus ac'hanon maer Zalamea hiziv !

Kabiten. — N'eo ket bet roet deoc'h beli warnon ; ar C'huzul-Brezel a lakaio kerc'hat ac'hanon.

Crespo. — Graet eo mat ho soñj ganeoc'h ?

Kabiten. — Ya ! kozhiad skuizh ha kabac'h !

Crespo. — N'eus remed ebet ?

Kabiten. — Eo ! tevel eo ar gwellañ tra evidoc'h.

Crespo. — Hini all ebet ?

Kabiten. — Nann !

Crespo. — Ma ! m'hen tou Doue ! paeañ a rankot. Hola !

(*Sevel a ra Crespo, ha kemer a ra e wialenn*).

### *Diviz VII*

(*An hevelep re, ar Skrivagner, ha labourerion-douar*).

Skrivagner. — Aotrou !

(*Degouezhout a ra ar Skrivagner gant kouerion armet*).

Kabiten (*dezhañ e-unan*). — Gant pe soñj emañ ar gouerion-se ?

Skrivagner. — Petra a gemennez deomp ?

Crespo. — Lakaat krog raktal er c'habiten.

Kabiten. — C'hwi 'zo dispar ho hardisegezh ! Gant un den eveldon, hag e servij ar Roue, n'hoc'h eus ket aotre.

CRESPO. — Gwelet e vo. Ac'halen ne deot, nemet prizoniad pe varv.

KABITEN. — Taolit evezh on ur c'habiten bev.

CRESPO. — Daoust hag on-me ur maer marv ? En em zaskorit prizoniad diouzhtu !

KABITEN (*dezhañ e-unan*). — N'on ket evit en em zifenn ; ret din plegañ dezho ha bezañ prizoniet. (*Kreñv*) Klemm a rin d'ar Roue evit seurt taol enep-gwir.

CRESPO. — Me ivez evit ho taol-c'hwi. Ha dres a-walc'h emañ tost ac'han ; hor c'hlevout a c'hello, hon-daou... Mat e vo lezel ar c'hleze-se...

KABITEN. — N'eo ket war zigarez...

CRESPO. — Penaos ? Pa 'z it d'an toull-bac'h ?

(*Ar C'habiten, etre daou venoz, a ro e gleze*).

KABITEN. — Grit gant doujañs...

CRESPO. — Sell aze a zo komz a-ratoz-kaer ! Kasit anezhañ gant doujañs, e gwirionez, da doull-bac'h an Ti-Kêr ; ha, gant doujañs, lakait dezhañ ur re botailhoù hag ur chadenn ; ha taolit, gant doujañs, evezh bras, na gomzfe ouzh soudard ebet ; ha lakait an daou all aze en toull-bac'h, evel just, hogen en o zu o-unan, da c'hortoz ma vint degaset o-zri, gant doujañs, da gofez. Hag amañ, evito o-zri, emichañs e kavin a-walc'h a ganab, rak e gwirionez, gant ar vrasañ doujañs, me ho lakay ouzh ar groug, bevet Doue !

KABITEN. — A, bilen gant ar galloud !

(*Al labourerion-douar a gas ganto ar C'habiten, e-pad ma teu tre Rebolledo ha La Chispa, gant kouerion all*).



### *Diviz VIII*

(*Crespo, ar Skrivagner, Rebolledo, La Chispa, ha labourerion-douar*).

SKRIVAGNER. — N'em eus gallet diwall da brizonidi nemet ar floc'h-mañ hag ar soudard-mañ. Sachet eo bet e skasoù gant an hini all.

CRESPO (*da Rebolledo*). — Hemañ eo al lampon a gane ? Ne fringolo gwech ebet mui en e vuhez.

REBOLLEDO. — Peseurt torfed eo kanañ, aotrou ?

CRESPO. — Ur vertuz eo, d'am meno, ha krediñ a ran em eus ivez ur benveg d'ho lakaat da ganañ bravoc'h. Grit ho menoz da lavarout...

REBOLLEDO. — Petra ?

CRESPO. — Kement a c'hoarvezas, an noz tremenet...

REBOLLEDO. — Da verc'h, gwelloc'h egedon, hen goar.

CRESPO (*o terc'hel warnañ*). — A ! mervel a ri !

CHISPA (*a-gostez da Rebolledo*). — Rebolledo, nac'h tra evit tra ; ha ma nac'hez, e savin diwar da benn ur rimadell da ganañ.

CRESPO (*da La Chispa*). — C'hwi, ivez, e viot lakaet da ganañ, da c'houde. Grit ho menoz da zistagañ ho pommoù !

CHISPA. — Ya ! lavarout a raimp zoken muioc'h eget ma ouzomp : rak gwashoc'h e vefe mervel.

CRESPO. — A zo mat ! Kuit e vint da dañva ar c'harwask.

(*Crespo a ya kuit*).

CHISPA. — Mar demañ kont evel-se o vezañ ma voen ganet evit kanañ, dav din kanañ, bevet Doue !

(*kanañ a ra :* « Garwask a fell dezho reiñ din ».

REBOLLEDO (*o kanañ ivez*) : « Ha din-me, petra a roint ? »

CHISPA. — En em lakaomp war an ton, peogwir emaomp o vont da ganañ.

(*Kuit ez eont holl*).

*Diviz IX*

*E porzh ti Pedro Crespo. Ines, Isabel, trist-meurbet, o tont dre an tu dehou ; Juan, o tegouezhout dre an tu kleiz.*

INES. — Disoñj ar c'hlac'har-se ! Rak bevañ ken doaniet all n'eo ket bevañ eo, met en em lazhañ.

ISABEL. — Piv en deus lavaret dit, Ines, n'em eus ket kas ouzh ar vuhez ?

JUAN (*dezhañ e-unan*). — Lavarout a rin d'am zad...

ISABEL. — Allas ! Siouazh din !

JUAN (*o welout e c'hoar*). — Emaout o vont da vervel.

INES (*o virout outañ*). — Kenderv !

ISABEL. — Va breur, e pe soñj emaout ?

JUAN. — Digoll evel-se an enkadenn ma 'c'h eus lakaet enni va buhez ha va enor !

ISABEL. — Soñj un tammig...

JUAN. — Da lazhañ a rankan, bevet an Neñvoù !

*Diviz X*

(*An hevelep re, Crespo, ha labourerion-douar*).

CRESPO. — Petra eo se ?

JUAN. — Gwalc'hiñ un dizenor, aotrou, ha talvout un dismegañs, ha kastizañ...



CRESPO. — Trawalc'h ! trawalc'h ! Ur fazi hoc'h eus graet o krediñ dont...

JUAN. — Petra a glevan-me ?

CRESPO. — ... dirazon-me, evel-se, hiziv, goude bezañ gloazet bremaik ur c'habiten er menez...

JUAN. — Ya, aotrou ! an anoaz-se am eus graet dezhañ, hogen en un difenn enorus e oa, eus da enor.

CRESPO. — A 'ta, trawalc'h, Juan ! Hola, kasit hennezh ivez d'an toull-bac'h !

JUAN. — Ken dizamant-se, aotrou, e wallgasez da vab ?

CRESPO. — Ken dizamant all e wallgasfen va zad. (*Dezhañ e-unan*) An dra-mañ a zo gwarediñ e vuhez, ha soñjet e vo n'eus ket bet er bed ur varnedigezh par da houmañ !

JUAN. — Selaou perak, goude bezañ gloazet un treitour, em eus fellet lazhañ va c'hoar ivez...

CRESPO. — Gouzout a ran ; n'eo ket trawalc'h din, avat, gouzout an dra, evel ma 'z on ez on ; ret din hen gouzout ivez evel maer, hag ober un enklask. Ha, ken n'am bo ar brouenn, dre ar prosez n'out ket kablus, e rankan derc'hel ac'hanout en toull bac'h. (*Dezhañ e-unan*). Kavout a rin an tu d'e zisammañ eus e damall.

JUAN. — Den ebet ne fell dezhañ selaou ar peurrest, rak, hep enor, evit ar pred e lakaez er prizon an hini hen daskor dit, ha bod a roez d'an hini hen tennas diganit.

(*Kaset eo Juan d'ar vac'h*).

## Diviz XI

*(An abadenn a dremen en ur sal eus an Ti-Kêr. Crespo, Isabel, ar Skrivagner hag Ines).*

CRESPO. — Isabel, kerzh da sinañ ar c'hlemm ac'h eus douget enep an hini a reas gaou ouzhit.

ISABEL. — Te hag a venne kuzhat an dismegañs a laka va ene da ouelañ, evel-se 'ta emañ da soñj, he brudañ ?... Pa n'out ket evit he gwalc'hiñ, laka tevel warni, d'an nebeutañ !

CRESPO. — Nann ! Daoust m'am bije karet gwelout unan bennak o tennañ diganin an dlead da walc'hiñ va enor.

*(Isabel a ya kuit).*

CRESPO. — Ines, laka amañ ar wialenn ; ma n'he deus ket gwelet an afer o treiñ da vat, hẹ gwelout a ray o treiñ da fall.

*(Kuit ez a Ines).*

## Diviz XII

*(Crespo hag ar Skrivagner).*

CRESPO. — Peogwir eo klozet ar prosez, aotrou skrivagner, beilhit ma vo efedet ar varnedigezh war ar prizoniad !

SKRIVAGNER. — Mat !

CRESPO. — Ha lakait gwiriañ eo bet douget ar varnedigezh gant an tamallad e-unan, p'en deus nac'het ober stad eus va mennad, a vroude e goustiañs.

*(Mont a ra kuit ar Skrivagner).*



## Diviz XIII

*(Don Lope, Soudarded ha Crespo).*

LOPE *(er-maez)*. — Skarzhomp ! Skarzhomp !

CRESPO. — Piv ? piv a ziskenn hiziv em zi, evel-se ? Piv a zo deut dre amañ ?

LOPE. — A, Pedro Crespo ! Me an hini a zistro e kêr, amañ, diouzh an hanter-hent, ha gant ur gerseenn eus ar re washañ, ha kavet em eus harp d'am zroad amañ, hep soñjal ho kwelout, mignon kaezh !

CRESPO. — Doue r'ho miro ! ho kwelout a zo evidon kaout enor.

LOPE. — Ho mab n'eo ket bet gwelet al liv anezhañ, du-mañ.

CRESPO. — Bremaik e ouiot perak ; bezit ar vadelezh, aotrou, da zisplegañ din pe evit abeg, c'hwi a zo bet dav deoc'h dont en-dro. Emichañs, n'oc'h ket klañv, aotrou ?

LOPE. — Gwashoc'h ar vezhekadenn eget ma c'heller krediñ. An diboellañ tra a vez gwelet biskoazh ! Deut eo ur soudard betek ennon, ha lavaret en deus din en hent... Ken n'on kollet, m'hen anzav, gant ar gounnar...

CRESPO. — Kement-se ?

LOPE. — ... Rak dalc'het eo ar C'habiten en toullbac'h gant ur c'hozh tammig maer ac'halen. Ha, bevet Doue ! n'em boa ket santet, a-hed an holl veajmañ, ar c'har eskumuniget-mañ, nemet hiziv, m'he deus miret ouzhin da zont kentoc'h amañ da gastizañ hennezh. M'hen, tou, bevet ar C'hrist ! e lazhin a daolioù kontell an divergont divalav-se.

CRESPO. — Neuze oc'h deut en aner ; rak soñjal a ran ne lezo ket an Aotrou Maer reiñ dezhañ bazhadoù.

LOPE. — E daolioù en do, hep ma vo goulennet e aotre.

CRESPO. — Ne welan ket mat ; ha ne gredan ket e vije er bed un den, a roas deoc'h gwashoc'h ali. Ha gouzout a rit perak e kraouias e zen ?

LOPE. — Nann ! ha pa ve evit ar pezh a voe, e c'hall egile fiziout em justiz ; rak, me ivez, a oar dibennañ, pa vez ret.

CRESPO. — N'eo ket ho tra, aotrou, emellout ouzh pezh a sell en ur gêr, ouzh ur maer.

LOPE. — Ur maer ? Ha bez' e c'hell bezañ estreget ul lastez-kouer ?

CRESPO. — Ul lastez-kouer ez eo anezhañ, pennek anezhañ, hag a roio d'egile al las-kroug, dre Zoue ! m'en deus d'e reiñ.

LOPE. — Ha ne ray ket, dre Zoue ! Ha m'hoc'h eus anaoudegezh anezhañ, lavarit din pelec'h e chom.

CRESPO. — Tost-tre ac'han emañ. Hen anaout a rit.

LOPE. — Me ?

CRESPO. — Ya !

LOPE. — Piv eo ar maer ?

CRESPO (*hep an disterañ ardoù, o kemer ar wialenn*). — Me !

LOPE. — Bevet Doue ! m'em bije kredet !

CRESPO. — Bevet Doue ! evel m'em eus lavaret deoc'h !

LOPE. — Ma ! Crespo ! ar pezh a zo lavaret, a zo lavaret.

CRESPO. — Ma ! Aotrou ! ar pezh a zo graet, a zo graet.

LOPE. — Deut on da gerc'hat ar prizoniad, ha da gastizañ ar gaou graet outañ.

CRESPO. — Me, avat, e zalc'h prizoniad amañ evit ar gaou a reas amañ.



LOPE. — Ha gouzout a rit emañ ar Roue da vezañ servijet da gentañ, hag ez on-me e varner.

CRESPO. — Ha gouzout a rit e laeras va merc'h diouzh va zi ?

LOPE. — Ha gouzout a rit e oa bet lakaet ar peoc'h etrezoc'h ganin ?

CRESPO. — Ha gouzout a rit e kredas laerezh va enor diganin war ur menez ?

LOPE. — Ha gouzout a rit e kav gwelloc'h egedoc'h e vicher a soudard ?

CRESPO. — Ha gouzout a rit em eus kinniget dezhañ ar peoc'h, hag eo bet nac'het gantañ ?

LOPE. — Aet oc'h, war va meno, en ur veli all.

CRESPO. — Egile a zo deut em enor, ha n'oa ket en e veli.

LOPE. — Gouzout a rin ober an dic'haou, o paeañ kement a vo ret.

CRESPO. — Biskoazh ne c'houlennis digant den ober ar pezh a c'hellan ober.

LOPE. — Ha me 'zo ret din kas ganin ar prizoniad, ha, war ar poent-se, ne blegin ket.

CRESPO. — Ma ! amañ eo bet efedet ar varnedigezh.

LOPE. — Petra eo se, barnedigezh ?

CRESPO. — Un dornadig paperennoù, bet lakaet bern war vern, evit degas sklerijenn en afer.

LOPE. — Mont a rin d'e gerc'hat d'an toull-bac'h.

CRESPO. — Ne ran ket forzh ez afec'h ; nemet, diwallit ! urzh a zo bet roet da dennañ un akebutad war gement den a dostaio.

LOPE. — Setu pell 'zo m'on boazet da c'hedal seurt bolodoù ! (*Dezhañ e-unan*). Hogen, en un darvoud evel hiziv, arabat lakaat netra war var ! (*Kreñv*)

Hola ! soudarded ! d'ar c'haloup ! ha d'an holl gompagnunezhoù a lojas amañ, en devezhioù-mañ, hag a oa o vont kuit, kemennit ma tegouezhint amañ, en urzh rik, a-skouadronadoù, gant bolodoù er c'hanolioù, hag ar mechennoù e-barzh !

Ur Soudard. — N'eo ket ret gervel ar soudarded, rak, p'o deus klevet anv eus ar pezh a zo c'hoarvezet, o deus graet tro da zont e kêr.

Lope. — Ac'hanta ! gwelout a rin, bevet Doue ! ha roet e vo din ar prizoniad pe ne vo ket.

Crespo. — Ac'hanta ! a-raok, am bo graet, bevet Doue ! ar pezh am eus da ober.

Lope. — Du-hont, en toull-bac'h, soudarded, emañ ar C'habiten. Ma n'hen roont ket deoc'h, chwezhit an tan en ti raktal, ha tangwallit ! Ha ma klask kêr en em zifenn, c'hwezhit an tan e kêr.

(*Trouz taboulinoù*).

*Diviz XIV*

(*An hevelep re, hag ar Skrivagner*).

Skrivagner. — Hiviziken, ha pa lakafent an tan en toull-bac'h, ne zaskorint ket dezhañ e frankiz.

Soudarded. — D'ar marv, ar blouked !

Crespo. — D'ar marv ? Ac'hanta ! n'eus ket muioc'h ? (*Da dud ar vourc'h*) Plouked ? Nann ! gwazed oc'h ! Mar tennont, tennit !

(*Taboulinadeg*).

*Diviz XV*

(*An hevelep re, ar Roue, hag e ambrougerion, ha, goude, ar Skrivagner gant ur baperenn*).

Lope. — Ar Roue amañ ?



Roue. — Petra a c'hoarvez ? Evel-se emañ kont ganeoc'h dres pa zegouezhan ?

(*An holl a stou o armoù*).

Lope. — Hounnezh, aotrou, a zo brasañ hardisegezh ur bilen, a welas biskoazh ar bed ! ha, bevet Doue ! ma ne vijec'h ket bet degouezhet ker buan e kêr, aotrou, he dije kavet Ho Meurdez goulaouadeg flamm, e pep korn eus ar vourc'h.

Roue. — Petra 'zo c'hoarvezet ?

Lope. — Ur maer en deus kraouiet er vac'h ur C'habiten, ha, me deut d'e gerc'hat, ne fell ket dezhañ hen daskoriñ.

Roue. — Piv eo ar Maer ?

Crespo. — Me !

Roue. — Ha pe zigarez a roit din ?

(*Crespo a gemer paperenn ar varnedigezh digant ar Skrivagner hag he ro d'ar Roue*).

Crespo. — Ar varnedigezh-mañ, m'eo displeget fraez hag anat enni an drougober, dellezek a varv, evit bezañ skrapet ur plac'h yaouank, he dizenoret en ur gouelec'h, ha bezañ nac'het dimeziñ ganti, daoust d'he zad bezañ e bedet gant komzoù a beoc'h.

Lope. — Hemañ eo ar maer, hag eñ eo an tad.

Crespo. — An dra-mañ ne ra ket forzh e-keñver an darvoud ; rak, ma vije deut un estren da glemm, daoust ha n'em bije ket graet justiz ? Eo !... Ac'hanta ! perak ne rafen ket evit va merc'h ar pezh a rafen evit ar re all ? Ha, pa 'm eus lakaet, me vaunan, va mab en toull-bac'h, perak n'em bije ket selaouet ouzh va merc'h, a zo, heñvel, diouzh va gwad ?... Gwelit ha pleustret eo bet pizh war an afer ; gwelit ha gallout a ray forzh piv kavout treuzdorn enni, ha touellet eo bet ganin un test bennak,

hag eo bet skrivet tra pe dra ouzhpenn ret, ha, neuze roit din ar marv.

ROUE. — Barnet mat eo ! c'hwi, avat, n'hoc'h eus ket galloud da efediñ ar varnedigezh ; kement-se a sell ouzh ul lez-varn all. Du-se, ez eus justiz, ha, war-se, roit deomp ar prizoniad !

CRESPO. — Diaes e vo din, aotrou, e reiñ deoc'h. Rak, o vezañ ma ne vez amañ nemet un abadenn-vreudoù, kement barnedigezh a vez douget a vez efedet kerkent, ha, gant-se, efedet eo bet houmañ.

ROUE. — Petra a lavarit ?

CRESPO. — Ma ne gredit ket eo gwir, aotrou, troit ho taoulagad ha gwelit ! Hennezh eo ar C'habiten.

(*Digeriñ a reer un nor e penn-laez al leurenn, hag e weler, ouzh ar groug, ar C'habiten*).

ROUE. — Evelkent ! Penaos hoc'h eus bet hardisegezh ?

CRESPO. — Lavaret hoc'h eus, hoc'h-unan, e oa douget reizh ar varnedigezh ; gant-se, an dra-mañ n'eo ket bet graet fall.

ROUE. — Ne vije ket bet gouest ar C'huzul-Brezel da efediñ ar varnedigezh ?

CRESPO. — Ho justiz-c'hwi en he fezh a zo anezhi ur c'horf hepken ; ha m'en deus ar c'horf-se lies dorn, petra a vern din-me lazhañ un den gant an dorn-mañ, ma rank bezañ lazhet gant an dorn all ? Ha pe forzh a ra faziañ war an nebeutañ, p'eo bet kaset da vad ar pep muiañ ?

ROUE. — P'emañ an traoù evel m'emaint, perak n'hoc'h eus ket graet e zibennañ, evel Kabiten ha denjentil ?

CRESPO. — Nec'het oc'h gant-se ?... Aotrou, ken dereat e vev tudjentil ar vro-mañ o buhez, ma n'en



deus ket hor bourev desket dibennañ. Amañ, endeeun, n'eus nemet an hini marv, a c'hellfe klemm ; an dra-mañ a zo e afer, ha ken na zeuio da glemm, an dra-se ne sell ket ouzh ar re all.

ROUE. — Don Lope, ar pezh a zo graet a zo graet ; roet eo bet ar marv gant justiz ; ha faziañ war an nebeutañ n'eo ket a bouez p'eo bet sevenet ar pep pennañ.

Soudard ebet ne dleo chom amañ, ha roit urzh da loc'hañ kuit, hep ket a zale ! Rak bernout a ra din degouezhout dillo e Portugal.

C'hwi, me ho anv da vaer, er gêr-mañ, evit ho puhez-pad.

CRESPO. — N'eus nemedoc'h-c'hwi, a oufe enoriñ kement ar justiz.

(*Kuit ez a ar Roue gant e ambrougerion*).

LOPE. — Chañs-dreist hoc'h eus eo degouezhet E Veurdez e koulz !

CRESPO. — Dre Zoue ! ha pa ne vije ket bet degouezhet, n'oa remed ebet ken.

LOPE. — N'oa ket gwelloc'h deoc'h bezañ daskoret din ar prizoniad, ha kaout digoll da enor ho merc'h ?

CRESPO. — Mont a ray d'ur gouent ; rak dibabet he deus ur pried, ne ra ket forzh gant ar renk.

LOPE. — Ma ! Roit din ar brizonidi all !

CRESPO (*d'ar Skrivagner*). — Degasit-i diouzhtu !

*Diviz diwezhañ*

(*An hevelep re, Rebolledo, La Chispa, soudarded, ha, goude, Juan*).

LOPE. — Mankout a ra ho mab ! Bremañ, p'emañ soudard ganin, ne dle ket chom prizoniad.

CRESPO. — Fellet ez eus din ivez, aotrou, kastizañ an dizoujañs en devoe o c'hloazañ e Gabiten, rak, daoust pegement a wir en doa da skeiñ, evit e enor, en ur stumm all, en dije gallet...

LOPE. — Pedro Crespo, mat eo ! Galvit ar paotr !

CRESPO. — Setu-eñ amañ !

(*Dont a ra Juan*).

JUAN. — Roit din ho treid, aotrou ! Ho sklavour e vin da viken.

REBOLLEDO. — Ne gredan ket e kanin biken mui em buhez !

CHISPA. — Feiz ! me a ray, atav ! Bep tro ma c'hoarvezo ganin soñjal er groug-se.

LOPE (*da Rebolledo ha La Chispa*). — En hentoù, c'hwi !

(*Rebolledo ha La Chispa a ya kuit kerkent*).

CRESPO. — Gant daou a vugale hoc'h eus kavet ac'hanon ; kas a rit ganeoc'h an hini diwezhañ.

LOPE. — En eskemm, adalek hiziv, e chom ganeoc'h bugale ar re all.

CRESPO. — Ar pezh a zo asur, an neb piv a zeuio da c'houlenn e wir diganin, n'eo ket ur barner, met un tad eo e kavo ennon.



# Studiadennoù douaroniezh diwar-benn ar Parrezioù hag ar C'hêrioù

gant LAN DEVENNEG

Dremm Vreizh n'eo ket anavezet resis c'hoazh. Spontus e c'hell bezañ ; gwir eo koulskoude. Studiadenn VALLAUX (1) daoust dezhi bezañ talvoudus c'hoazh, a zo re gozh bremañ. Levr MUSSET (2) a zo nevesoc'h ; berr eo avat ; ouzhpenn, ar fazioù, ar barnadennoù arvarus, ar gevier zoken hag a zo ennañ n'e lakaont ket da vezañ ur benveg a zoare evit an hini a fell dezhañ studiañ douaroniezh hor bro.

Bez' e c'hellfed krediñ eta ez eo poent sevel un douaroniezh Vreizh, n'eo ket hepken ul levrig, hogen ul levr bras, un dastumlevr a c'hellfed kavout ennañ un taolennadur dre ar munud eus an torosennadur, an hin, ar c'hounidigezh-douar, ar c'hêriou, hag all. Ur seurt levr a rankfe bezañ skrivet e brezhoneg hag e galleg : e brezhoneg evidomp-ni, evit ledanaat tachenn hor yezh, evit abegoù a bep seurt a zo anat evit pep lenner *Gwalarn* ; e galleg evit Breizh-Uhe-liz, hag evit an estrenion. Berradurioù en alamaneg hag e saozneg ne vefent ket didalvez kennebeut. Al

(1) Camille VALLAUX : *La Basse-Bretagne*. Paris, 1907.

(2) René MUSSET : *La Bretagne*. Paris, 1937. — War am eus klevet, ez eus un eil mouladur o paouez dont er-maez. Unan bennak eus ar fazioù a zo bet diverket marteze. N'em eus ket kavet da brenañ, avat, an eil mouladur-se.

levr-se a ranko bezañ skrivet deiz pe zeiz, gant hini pe hini, pe gentoc'h gant meur a hini moarvat.

Siouazh deomp, n'omp ket c'hoazh evit hen ober, ha ne vimp ket keit ha ne vo ket savet studiadennoù all resisoc'h.

Pegoulz e c'hellimp boulc'hañ al labour ? An drase a vo diouzh ma'z aio anaoudegezh ar vro war-raok buan pe vuanoc'h, anat eo. Diwar vremañ e c'heller lavarout ez eo an torosennadur eo a vo diluziet da gentañ holl. Studiet eo bet dija gant *De Martonne, Musset, Dobet, Meynier, Guilcher*, h.a. Labourioù all a zo war ar stern. A-benn pemp pe seizh vloaz, e c'heller kaout spi e vint embannet.

Evit kreiz Breizh, ur studiadenn all a zo bet embreget, a vo e-barzh n'eo ket hepken displegadur an torosennadur, hogen ivez hini an arboellerezh. An hevelep tra evit Bro-Naoned. N'ouzomp ket c'hoazh avat pegoulz e vo embannet al levrioù-se

Padal, ne skrivan ket ar pennad-mañ evit lavarout ar pezh a zo bet graet hag ar pezh a zo war ar stern. Fellout a rafe din reiñ da hini pe hini ar c'hoant da genlabourat d'an oberenn.

* * *

Studiadennoù parrezioù : setu ar pezh a ra diouer deomp. Ne lavaran ket e vo ret deomp gortoz ken na vo studiet pep parrez a zo e Breizh a-raok sevel douaroniezh ar vro. Ret eo evelato kaout un niver bras a-walc'h a seurt labourioù evit pep rannvro. Betek neuze, ez eus traoù hag a chomo diresis-kenañ. Da skouer : Breizh a zo bro ar c'hleuzioù. Ar remañ, avat, n'eo ket heñvel o stumm dre-holl. E Bro-



Leon, goloet int a lann. En Argoad e vez gwez ha girzhier warno. Liesneuziet eo avat ar gwez hag ar girzhier-se : amañ e vez troc'het ar c'heuneud hogos betek an douar, ahont e lezer ur penngef hag e troc'her ar skourroùigoù tro-dro dezhañ. E lec'hioù all, ez eus mogerioù. E lec'hioù all c'hoazh, ez eus maezioù digor. Koulskoude, daoust ha tresañ a c'hellit war ur gartenn harzoù ar stummoù-se ? Nann sur, na me kennebeut, na den ebet emichañs. Pa vo anavezet, avat, neuz ar c'hleuzioù e daou pe dri c'hant parrez, e c'hellor hen ober pizh a-walc'h. Hag evel-se evit pep tra : an doare-perc'hennañ, kementad al lanneier, ar gwellaennoù er c'hounidigezh-douar...

Ur fazi e vije krediñ n'eus bet graet netra c'hoazh. Ur seurt studiadenn a zo bet embannet gant L. Fournier diwar-benn *Bulad-Pistien* (3). Eus ar c'hentañ eo. E Skol-Veur Roazhon, ar studierion war an douaroniezh ha war an douarouriezh a ra ivez seurt labourioù klok pe glokoc'h, o pleustriñ war ur barrez hepken. Bez' e c'heller gwelout evel-se en Ensavadur Douarouriezh, straed an Thabor, labourioù Roux, Heger ha Vincent diwar-benn *Sant Gregor* (Il-ha-Gwilen), *Brignogan* ha *Montroulez* (Penn-ar-Bed). Diembann int avat, evel meur a hini all. Ha n'eus hini ebet anezho skrivet e brezhoneg, anat eo.

E gwirionez, ez eus bet embannet e brezhoneg war *Arvor* ur studiadenn barrez : *Istor Lanper* gant L. Lok an hini eo (4). Rankout a ran lavarout

(3) L. Fournier : *Monographie géographique de la commune de Bulat-Pestivien* (Côtes-du-Nord). Sant Brieg, « Les Presses Bretonnes », 1934, in 8°, 174 pp.

(4) *Arvor*, 18 Genver 1942 — 28 Mezheven 1942 (niv. 54-77). Reishoc'h e vije bet skrivañ *Lamber* eget *Lanper*, emichañs, (evel *Lambaol, Lambader*...).

diouzhtu, koulskoude, ne c'hello ket seurt skridoù lakaat hon anaoudegezh *douaroniel* eus ar vro da vont war-raok. L. Lok en deus taolennet eno buhez Lamber evel ma c'heller hec'h anavezout hervez an dielloù : darvoudoù c'hoarvezet e-pad an Dispac'h Bras, roll ar bersoned, notennoùigoù diwar-benn an atantoù, an tiegezhioù. Kement-se a c'hell bezañ dudius da lenn, a c'hell degas diskleriadurioù d'an istorourion. Kement-se, avat, ne vlegn ket ac'hanomp war-du ar pal hon eus merket, war-du anaoudegezh an natur hag an arboellerezh er vro [illegible]maomp o vevañ enni. *Istor Lanper* (Lamber) n'eo ket ur skouer a studiadenn douaroniezh.

Piv a c'hell kas da benn al labourioù-se ? *Tud desket a zo o chom war ar maez,* da gentañ holl. Ar parrezioù diwar ar maez eo a zo ar re zianavezetañ. Ar porzhioù-mor hag ar c'hêrioù eo bet dedennetoc'h ar furcherion ganto. Ne fell ket din lavarout n'eus netra ken da zisplegañ diwar-benn ar porzhioù hag ar c'hêrioù : gortoz a reomp c'hoazh, da skouer, studiadennoù o pleustriñ war Molenez, Konk Leon, porzhioù ar Vro-Vigoudenn, Kemper, Redon... Kementad al labourioù, koulskoude, a zo brazik a-benn bremañ : Brest, Konk-Kernev, Naoned, An Oriant, Montroulez a zo anavezet mat pe a vo hep dale. Ar maezioù eo a chom war-lerc'h.

Kêriz a c'hell studiañ ar maezioù. Studierion yaouank a c'hell ivez plediñ gant o c'hêriadenn c'henidik e-kerz an ehanoù-skol. Bez' e rankont zoken reiñ deomp seurt labourioù. Evelato, ar gwellañ a vije gwelout ar re-mañ savet gant hini pe hini eus ar c'hwec'h pe seizh den desket a gaver e pep parrez : ar person, ar c'hure, ar skolaerion, ar mezeg,



an noter, ar perc'henn o vevañ diwar e zouaroù. An dud-se a zo o chom er vro abaoe pell amzer alies. Anavezout a reont ar barrez evel ur vignonez vras. Amzer o devezo, er c'hontrol eus ar pezh a c'hoarvez gant un enklasker deut d'ar barrez da dremen un nebeut sizhunvezhioù, mall bras warnañ, hag a rank redek amañ hag ahont ar buanañ ar gwellañ. Ar gouerion a responto kalz aesoc'h d'an dud boazet outo eget d'an enklaskerion dianav ; n'o devezo ket aon da vezañ goulennataet en arbenn kreskiñ o zelloù pe zilemel diganto o feadra. An hini a zo anavezet ganto a bell 'zo a c'hello displegañ dezho, dre vras, talvoudegezh an enklask. Lorc'h a savo enno o c'houzout e vo komzet eus o broig el levrioù ; pep hini a aesay al labour a youl vat. War am eus klevet, pa 'z eo bet savet *Istor Lanper* gant L. Lok, tud Lamber a zo bet laouen bras ; lenn a raent *Arvor* bep sizhun, eürus o welout o farrezig lakaet e lec'h a enor. An hevelep tra a c'hoarvezo e parrezioù all emichañs. Al levr a vo hini an holl annezidi, savet ganto holl gwitibunan, ha marteze ne vo ket gwerzhet ker fall ha ma c'hortozfed.

Deoc'h 'ta, skolaerion, beleion, mezeged, da genlabourat, pep hini en e gorn, da wellaat anaoudegezh ar vro.

Petra a vo ret evit embreger seurt studiadennoù ? Nebeut a dra e gwirionez. Bez' e ranker anaout un tammig an douaroniezh-dre-vras, dreist-holl an douaroniezh-natur. Buan e c'heller dont da vezañ ampart a-walc'h war ar skiant-se o lenn aketus levr Emmanuel De Martonne, *Abrégé de Géographie Physique*, Paris, Colin. Ar re o devezo c'hoant da vezañ gouiziekoc'h a lenno *Traité de Géographie Physique*,

Paris, Colin, gant an hevelep hini (dreist-holl an eil kevrenn, o pleustriñ war an torosennadur). Erbediñ a ran ivez deoc'h ALLIX et LEYRITZ : *Géographie Générale, Classe de Seconde* (*Edition complète*), Paris, Hatier, hag a zo mat-tre ivez. Levrioù De Martonne a zo aes da gaout e levraouegoù ar c'hêrioù bras a-walc'h ; an hini kentañ hag an trede n'int ket re ger da brenañ. Rankout a reer, ouzhpenn-se, anavezout madik douaroniezh Vreizh ; hep dale e vo embannet ul levrig e brezhoneg a vo ennañ ar pep retañ anezhi, gant lennadurioù erbedet. Pep unan a c'hell eta, war-bouez ur strivadenn vihan, bezañ barrek da studiañ frouezhus e gornig-bro.

A bouez bras e vo studiañ ar *c'hadastr*. Hemañ a zo bet savet e-doug deroù an XIXvet kantved. En ur geñveriañ ar c'hadastr kozh gant an azgweladurioù a zo bet graet abaoe, e c'heller dizoleiñ traoù talvoudus-meurbet diwar-benn ar c'hounidigezh-douar er gumun. Arabat eta lezel a gostez un testeni ker prizius (5).

Ne dremenor ket kennebeut hep lenn an taolennadurioù a zo bet graet e pep departamant da heul an enklask bras diwar-benn ar c'hounidigezh-douar, graet e 1929 dre Vro-C'hall a-bezh. Kavout a reer anezho e Kemper, Sant-Brieg, Gwened, Roazhon ha Naoned, e ti Renerezh ar C'hounidigezh-Douar (*Direction des Services Agricoles*). Unan anezho a zo bet embannet, hini ar Morbihan (6).

(5) Implijet eo bet evel-se ar c'hadastr gant A. PERPILLOU evit studiañ Bro-Limousin, Talvoudus e vefe teurel ur sell war e levr (Cartographie du Paysage Rural Limousin, I, Commentaires, II, Atlas, Chartres, Durand, 1940), ha dreist-holl war e rakskrid. Bez' e c'hellor e gavout e levraouegoù Roazhon ha Naoned.

(6) Evit e gaout, skrivañ d'an Ao. KUNTZ, Directeur des Services Agricoles du Morbihan, Gwened.



*

* *

Marteze a-walc'h e kavor talvoudus kaout amañ ur framm, un damskeud eus al labour da seveniñ. Anat eo e c'hell pep unan renkañ, kemmañ, berraat, hiraat diouzh e zoare ar pezh a vo kavet da heul. Ma ne fell ket deoc'h, da skouer, displegañ douaroniezh-natur ho kumun, arabat krediñ e vo didalvez ul labour o pleustriñ war an arboellerezh hepken. Pep tra a vo degemeret mat, pep tra en deus e dalvoudegezh. A-hend-all, evit ar re o divije c'hoant da sevel studiadennoù diwar-benn porzhioù pe gêrioù, reiñ a reomp ivez ur framm a-ratozh evito.

## I. FRAMM EVIT STUDIADENNOU PARREZIOU DIWAR AR MAEZ (7)

*Diskleriadurioù dre vras*. Lec'hiadur ar barrez. Ment. Rannvro istorel. rannvro naturel m'emañ ar barrez enno.

*Kartennoù*. Kartennoù kozh. Kartennoù a-vremañ (80.000vet, « *plans directeurs* »). Kartennoù-mor (diouzh ma vo tro). Kadastr.

### DOUARONIEZH-NATUR.

*Douarouriezh*. Tachennad-bro douarouriel m'emañ

(7) Ur framm disheñvelik a zo bet roet gant Y. MILON : *L'étude du milieu géographique et géologique dans l'enseignement de la Géologie*. Compte-rendu des séances de la Société Géologique et Minéralogique de Bretagne, eil bloav., niv. 5, Kerzu 1936, pp. 9-12. — Savet gant un douarour, ar framm-se, talvoudus a-hend-all, n'eo ket a-walc'h evit ar pezh a vennomp ober, rak ne bled ket kalz gant an arboellerezh.

ar barrez enni. Frammadur ar barrez : karregennoù, leurenn an douar (8).

*Torosennadur* (*douarstummadouriezh*). Taolennadur dre vras. Liamm etrezañ hag ar frammadur douarouriel. Douarstummc'hanouriezh (pe : ganidigezh an torosennadur a-vremañ). Kemmadurioù c'hoarvezet e red ar stêrioù (laeradig ur stêr gant unan all). Stummadur an aod (diouzh ma vo tro).

*Hin.* Avelioù. Glaveier. Gwrez (Re ar barrez pe re an evezhlec'h nesañ). Darvoudoù direizh (barradoù-amzer, h.a.) ; doareoù dibaot an hin.

*Doureier.* Liamm etre an eienennoù ha frammadur an douar. Stêrioù : fonnder, kemmoù ar fonnder e-kerz ar bloavezh. Lennoù. Geunioù. *Louzeier. Loened.*

DOUARONIEZH AN DEN.

*Orin ar barrez.*

*Kemmoù er boblañs* abaoe ma vez savet taolennoù ouzh e reiñ. Poblañs a-vremañ : niver, fetister, ganidigezhioù, marvoù, divroadur, enbroadur. Yec'hed. Mezvierezh.

*Rannadur ar boblañs* : er vourc'h, er c'hêriadennoùigoù, en atantoù disparti. Kozhder ar re-mañ.

*Anvioù-lec'hioù* : ere gant an Natur (torosennadur, glasvez, h.a.).

*Yezhoù.* E Breizh-Izel : ar brezhoneg en iliz : pre-

(8) Leurenn an douar (*humus*) a zo hepken ar gevrenn uhelañ eus an douar dre vras ; kemmesket ez eus enni elfennoù diwar ar c'harregennoù hag elfennoù diwar plant ha loened aet da get. Disheñvel-tre e vez alies douar al leurenn ha danvez ar c'hondon e Breizh.



zegerezh, katekiz. Ar brezhoneg er skolioù lik hag er skolioù kristen. E peseurt yezh e vez roet ar c'heleier d'ar sul gant ar sekretour-maerdi ? Daoust hag ez eus ur skol vrezhoneg evit an dud deut war an oad ? Levezon an enbroidi war stad ar yezh.

Er rannvroioù gallek : daoust hag e veze graet gant ar brezhoneg gwechall ? Roudoù en anvioù-lec'hioù. Daoust hag e teu tud a Vreizh-Izel evit ober o annez er barrez (9) ? Ha miret e vez o yezh ganto ? Roudoù eus an enbroadur-se en anvioù-lec'hioù.

Trefoedachoù gallek (e Breizh-Uhel).

*Bevañs.* Niver hag anv ar predoù. Petra a vez debret. Kemm gant ar pezh a oa gwechall.

*Buhez ar spered.* Chapelioù, pardonioù, gouelioù. Daoust hag ez eus protestanted ?

*An Ti.* Danvez an ti hag e stagadennoù. An to. Renkadur ha ment ar savadurioù : mereurioù bihan, mereurioù bras (digor pe gleuziet o forzh), manerioù kozh deut da vezañ atantoù ; rummadoù all (10).

Lec'hiadur an tiez : liamm gant an torosennadur, an doureier, an hentoù, h.a.

Diabarzh an ti.

DOUARONIEZH AN ARBOELLEREZH.

Rannadur an annezidi hervez o micher.

*Doare-perc'hennañ hag atantoù.* Brasted an atantoù. An tiegezhioù bihan pe ar re vras eo a ya war

(9) Gw. Fanch DENOUAL. Pelec'h emañ e gwirionez bevenn ar brezhoneg ? *Gwalarn*, niv. 144-145, Genver-C'houevrer 1942, pp. 34-40.
(10) Gw. A DEMANGEON : l'habitation rurale en France. *Annales de Géographie*, XXIX, 1920, pp. 352-375.

baotaat ? Ar berc'henned o c'hounit o douaroù o-unan, fermourion ha merourion. Ment an douaroù gounezet gant an eil re hag ar re all ; peseurt rummad a ya war greskiñ bremañ ? Doareoù-derc'hel all : douar-koñjez, h.a.

*Parkoù.* Ha klozet eo ar parkoù ? Penaos ? Gant renkadennoù gwez ? Gant girzhier ? Gant kleuzioù ? (Gwez, drez, pe lann warno ? Penaos e vez diskourret ar gwez ?) Gant mogerioù ? Gant mein a-sonn, war o c'hant ? Daoust hag ez eus kornioù-bro digor, digleuz ? Daoust hag e c'heller merzout o orin ? (kleuziet e oa marteze ar c'hornioù-se pa 'z eo bet savet ar c'hadastr : gwelout hemañ). Hag orin ar c'hleuzioù ? Ha n'eo ket tuet bremañ ar gouerion da ziskar ar c'hleuzioù ? Ha lakaet e vez en o lec'h stankoù orjal ? Ha sevel a reer kleuzioù pa vez difraostet bremañ al lanneier digor ? (11)

(11) Ar pezh a veze ur reolenn gwechall. Lenn a reer en ur werz kozh, *an den kozh dall*, embannet war *Sav*, niv. 24, Hañv 1942, p. 70 :

« An dra genta zo ar c'hleunia.
Hep ar c'hleunio na po netra.
Mar lesez te ta park tior
Dal loened goè, dan avel-mor,
Ar pez a vano d'id ebars
Na kargo ket ialc'hik ar varz ».

Tennet eo *an den kozh dall* eus dornskridoù Pengwern, a zo enno gwerzioù dastumet e-kerz an XIXvet kantved, da goulz embannadur *Barzaz Breizh*, tost da vat. (Reiñ a reomp amañ doare-skrivañ an dornskrid, a-drugarez d'an Ao. Ar Menn). Gouez da Roparz Hemon (Gwalarn, niv. 130, Du 1940, p. 35), ar werz-mañ a vije bet « savet pe reizhet hep mar ebet gant unan eus aozerion Barzaz Breizh ». Un testeni e vije eus ar pezh a soñjed diwar-benn ar c'hleuziañ en XIXvet kantved, pe er c'hantvedou a-raok mar deus enni elfennoù koshoc'h (ar pezh a zo gwirheñvel-tre). Testenioù all hon eus ivez eus an hevelep tra. Talvoudus e vije klask, ahendall, hag heuliet e veze ar reolenn-se dre-holl.



Ha bodet eo ar parkoù e-kichen ar vereuri ?

*Gounidigezh-douar.* Kementad ar gorread gounezet. Parkeier, foenneier, gwaremmeier, geunioù, koadeier. Douaroù dindan ed : gwinizh, ed-du, kerc'h, segal, heiz. Gounid pe giladeg pep hini anezho (abaoe ar pellañ ar gwellañ). Eostad dre zevezh-arat.

Avaloù-douar. Legumajoù. Legumajoù-prim (da studiañ aketus war an aod e kornioù a zo). Plantgweañ : lin, kanab. Butun.

Gwez-avaloù ; gwini ; gwez-frouezh all.

Pegoulz ha penaos e vez hadet, c'hwenet, eostet an trevadoù. Doare-mirout.

Koadeier : gouennoù. Doare-troc'hañ (12). Piv a zo perc'henn warno ? Ar Stad ? Perc'henned vras ? Perc'henned vihan ?

*Magañ-loened.* Foenneier ha plant gounezet evit ar chatal (kaol-irvin, kaol, panez, melchon...) War greskiñ pe war ziskar ez a pép hini anezho ?

Saout : gouennoù, niver. Maget evit al laezh pe evit ar c'hig ? Oc'hen-sugell. Gwellaennoù.

Kezeg, moc'h, deñved, givri, yer, gwenan.

*Stad ar c'hounidigezh.* Ar binvioù-arat ; gwellaennoù. Kiladenn al lanneier ? Kiladenn an douarnoù. Kiladenn an douarpaouez (tirienn) ? Gounid ar magañ-loened ? Gounid ar boued-chatal diwar goust an ed ?

Doareoù-stuziañ.

Trempoù : teil, trempoù-aod, luduioù.

Gwellaennoù en hentoù, er c'harrhentoù. Darempredoù (hentoù-houarn, kirri-dre-dan boutin ; hentoù-dour).

(12) Gw. Léon et Maurice PARDÉ : *Arbres et forêts.* Paris, Colin, 1938.

Labourioù embreget a-hed ar bloaz.

Pinvidigezh. Kresk an aezamant ? Tredan en tiez disparti ? Ardivinkoù skingomzerezh ? Kirri-dre-dan ?

Gounid ha mizoù en un nebeut tiegezhioù kemeret evel skouerioù.

*Pinvidigezhioù ijinerezhel.* Mengleuzioù lakaet da dalvezout gwechall ha bremañ. Mein talvoudus na dint ket gounezet.

Ijinerezhioù ha micherioù bihan. Niver ar vicherourion e pep labouradeg. Taolennadur al labour. Labourioù embreget a-hed àr bloaz.

*Koñvers.* Foarioù. E pelec'h e vez gwerzhet an danvezioù diwar an douar ? (Hag ar re diwar ar mengleuzioù hag an ijinerezhioù mar deus). Doare-dougen : hent, hent-houarn, dour. Ha bez' ez eus emglevioù kenwerzhañ ha kenbrenañ ?

*Klozadur.* Dazont ar barrez.

## II. KEVRENNOU O TEREOUT OUZH AR PORZHIOU (13)

*Lec'hiadur* dre vras ar porzh (e-keñver al lec'hioù-pesketa, al linennoù-merdeadurezh, an hentoù-houarn, h.a.). E *lec'hienn* resis.

A. Porzhiou-pesketa.

Niver ar *besketaerion.* Daoust he ne zeu ket kouerion eus ar maezioù a-ziwar-dro ?

Peseurt *pesketaerezh* (pe besketaerezhioù) a vez

(13) Anat eo ez eus kevrennoù a zo bet meneget uheloc'h (en douaroniezh-natur hag e douaroniezh an Den) a vefe da bleustriñ warno amañ ivez. Menegiñ a reomp hepken ar pezh n'eo ket bet roet c'hoazh.



graet ? Kemmoù (da skouer : gwechall sardineta, hiziv grilheta). Taolennadur ar pesketaerezh. Labourioù a-hed ar bloaz.

Niver ar *bigi.* Neuz ha doare ar bigi. Doare-perc'hennañ. Rannadur ar gounid etre ar voraerion. Ment hag aozadur ar porzh.

*Gwerzh ar pesked.* (Talvoudegezh, doare-gwerzhañ, gounid ar voraerion, gounid ar varc'hadourion ; emglevioù kenwerzhañ). Ermaeziadur.

*Ijinerezhioù kenstag.* Labouradegoù-mirout, labouradegoù evit sevel hag aozañ bigi. Micherourion ha micherourezed.

Daoust hag ez eus tud o vevañ diwar ar mor ha diwar an douar war un dro ? Taolennadur o doare-bevañ.

Daoust hag ez eus ur porzh-koñvers kenstag ouzh ar porzh-pesketa ? Mar deus unan, gwelout izeloc'h.

Dazont ar porzh.

B. Porziou-konvers.

Orin. Kemmoù c'hoarvezet er c'hoñvers (abaoe ar pellañ ar gwellañ). Binviadur (ardivinkoù-sevel, h.a.). Marc'hadourezhioù lestret ha dilestret : eus pelec'h e teuont, da belec'h ez eont. Niver, tonennerezh, bro al listri. Talvoudegezh ar porzh e buhez ar vro.

Dazont ar porzh.

(Ur porzh-koñvers a zo atav lec'hiet en ur gêr vras pe vihan. Ur porzh-pesketa a zo alies. Diouzh ma vo ret eta, gwelout izeloc'h).

## III. FRAMM EVIT STUDIADENNOU KERIOU

*Lec'hiadur* dre vras. *Lec'hienn* resis.

*Orin.*

*Talvoudegezh kêr e-kerz an istor* (14) : kreñvlec'h, kêr-benn, kêr goñvers, kêr ijinerezh.

*Kreskidigezh.* Kresk ar c'hoñvers, an ijinerezh, ar boblañs, ar gêr hec'h-unan (hed-gwelioù kozh) ; pe, er c'hontrol, digresk.

AR GÊR HIZIV.

*Poblañs, yezhoù,* h.a. Gwelout parrezioù diwar ar maez.

*Ar c'hoñvers.* Foarioù. Porzh-houarn. Porzh-koñvers (gw. uheloc'h). Ha lakaet eo bet da ziwan ijinerezhioù 'zo diwar ar c'hoñvers ?

*An ijinerezhioù.* Niver ha braster al labouradegoù. Buhez ar vicherourion. Taolennadur al labour. Eus pelec'h e teu an danvezioù diaoz ? Da belec'h ez a an danvezioù aozet ? Daoust hag ez eo ar gêr ur greizenn evit an ergerzh ?

*Hed-gwel war gêr,* skeudenn an istor. Ar c'harterioù : neuzioù disheñvel, stankder ar boblañs e pep hini anezho.

*Astennidigezh kêr,* e kenfeur gant an hentoù, an torosennadur, an doureier. Trebarzhadur buhez ar gêr er parrezioù a-ziwar-dro : ar « blokad-kêr » (kêr hec'h-unan ha fabourzioù).

*Mererezh kêr (kêrerezh).* Hed-gwel evit an astennidigezh da zont. Tiez nevez. Pourvezadur kêr. Darempredoù : tramgirri, kirri-dre-dan boutin.

(14) Er seurt studiadennoù, n'eo ket ret taolennañ dre ar munud istor ar gêr. Pep darvoud istorel n'eo ket talvoudus evit displegañ kreskidigezh ar gêr, ha *ret e vo dibab* eta ; anez se e vefe beuzet ar studiadenn en ur mor a zarvoudoùigoù dister ha didalvez.



Dazont ar gêr.

* * *

Betek-hen, e veze savet ar seurt labourioù e galleg hepken. Spi hon eus holl gwelout hiviziken un niver brasoc'h-brasañ anezho skrivet e brezhoneg. Spi am eus ivez en em gavo du-mañ du-hont unan bennak da respont diouzhtu ouzh ar galv a ran amañ. Prest on, anat eo, da reiñ d'an enklaskerion pep diskleriadur a vefe talvoudus ouzhpenn ar re am eus roet uheloc'h. N'o deus nemet skrivañ din dre *Walarn*. Ur skiant nevez gounezet d'ar yezh, ur c'hammed nevez en anaoudegezh ar vro : petra a vefe dedennusoc'h evit ar vrezhonegerion o deus amzer vak, evit ar Vretoned kar-o-bro, evit pep den na gav ket dezhañ ez eo a-walc'h lenn oberennoù ar re all, evit an hini a venn ouzhpenn labourat evit an holl ? Trawalc'h ez eus a dud kalonek hag oberiant e Breizh, ha sur on ne gouezho ket ar galv-mañ e diskouarnioù bouzar.

LAN DEVENEG.

# Kelennadurezh skolioù kentañ Breizh

gant MAOPREDEN

Meneg a vez alies, dreist-holl er mare-mañ, a skol hag a vrezhoneg. Hag an otusañ hag ar sotañ lardoneg gall a zistag e vegad diwar-benn ar gudenn vrelzhek-mañ gant ur barfeted c'hrobis eus ar c'hoarzhusañ. Mat e vefe moarvat da Vreizhiz gwelout sklaer pezh a zo bet graet ha pezh a chom da ober war dachenn ar gelennadurezh vrezhonek ; en em lec'hiañ ; pe, evel ma lavar ar vartoloded, kavout ar poent.

Ker stank avat e sav ar goulennoù ma 'z eo dav ober diouzhtu un dibab ha plediñ da gentañ gant ar retañ-holl ; dastum hon holl nerzhioù da ziluziañ an abretañ ar gwellañ skoulmad ar c'helennerezh er skolioù kentañ, « sichenn an holl savadurioù ha na dint ket kestell el loar ». (1)

Disrannomp darnoù al luziadell.

1. — Ret eo, a-raok hadañ, aozañ an douar ; a-raok skoliañ, prientiñ ar speredoù da zegemer ar c'helenn. M'he deus kelennadurezh ar galleg graet kement a verzh e Breizh-Izel, ez eo, anat an dra, dre ma oa bet troet an dud, en un doare spontus, a-du ganti. O yezh a oa evit ar Vrezhoned rust, diseven, diboell. En enep, deskiñ hini ar vourc'hizion a oa

(1) ABEOZEN, Dielloù Framm Keltiek Breizh, K. I, p. 11.



uhelaat, araokaat. En tir stuziet-mat-se, n'eo ket souezhus ma « taolas an had frouezh, kant evit unan ». Ha, diarvar, eo aner dimp klask kenteliañ ar brezhoneg d'an dud ma kendalc'h ar re-mañ da vagañ outañ kasoni ha dismegañs. Kenkoulz e rafemp berzh neuze o vont dezho e sinaeg pe e patagoneg.

2. — Ret eo kaout levrioù.

3. — Ret eo kaout kelennerion.

*

* *

A-raok ar brezel-mañ, kalz trouz a zo bet graet azivout ar ger-stur : « ar brezhoneg er skol ». Mar n'eo ket deut an tousmac'h-se a-benn da lakaat dorioù an tiez-skol da zigeriñ d'hor yezh, diskouezet en deus avat e oa kemmet kalz doare-soñjal hor c'henvroiz e-keñver prezeg ar vro. Gant an holl c'houlennoù kuzulioù plouezioù ha kêrioù dastumet gant strollad A.B.E.S., e c'heller lavarout ez eo bet graet ur wir hollvouezhiadeg a-du gant ar Brezhoneg. Padal, arabat e vefe mont re bell. M'o defe an holl kement-se a c'hoant da zeskiñ o yezh, ne badfe ken pell ar skolioù gall er vro, a gredan. Abaoe ar brezel, adkroget eo bet da vat gant an hevelep labour. Ar c'helaouennoù hag a stourm da zifenn ha da vrudañ « ar brezhoneg er skol » o deus kresket e niver hag e galloud ; o enebourion ne gredont mui sevel o mouezh ; an trevell krouiñ un aergelc'h mat d'ar brezhoneg a zo embreget dreist ; kaset e vo da benn.

Goulenn kelennadurezh ar brezhoneg e skolioù ar vro a zo brav ; bravoc'h avat sevel al levrioù ret d'ober ur seurt kelenn. Al labour-mañ n'eo ket bet

pengennet gant ar re a rae ar muiañ a drouz ; pengennet eo bet gant Gwalarn. Evit gwir, hep striv Gwalarn, holl zifretadeg abostolerion A.B.E.S. hag ar re all ne vije bet netra nemet avel. Striv Gwalarn eo, — en ur reiñ an tu da seveniñ goulenn, — a aotreas ar Vrezhoned hag a redias ar C'hallaoued d'e zegemer estr eget evel ur bourd farsus rannvroelerion e bugaleaj. Rummad levrioù Roparz Hemon, peurglokaet abaoe ar brezel gant embannadurioù nevez an hevelep oberour hag un nebeut re all, a laka etre daouarn ar skolaerion ur benveg peurvat ha disi da genteliañ yezh ar vro.

Diaesoc'h eo komz eus stad a-vremañ kudenn ar vistri-skol e-keñver ar brezhoneg. Niverus a-walc'h, niverusoc'h eget ma vije bet gallet krediñ, e hañval bezañ ar skolaerion gouest da gelenn ar yezh d'ar vugale, — daoust ma ne dint ket gredus holl. Marteze e c'hellfe bezañ graet un enklask pizh ha resis e-touez ar skolaerion a vicher, da c'houzout e pe gementad e c'hell klotañ hiziv ar galloud gant an ezhomm. A-hend-all, ar skoilh-se a vo kompezet aesmeurbet pa vo renerezh skolioù Breizh etre daouarn tud Vreizh. Abeozen, er studiadenn veneget uheloc'h, a skriv : « Dibab ar gelennerion : evit ar skolioù izel eo aes a-walc'h ar gudenn da zibunañ dre m'eo niverus-tre c'hoazh ar vrezhonegerion. » Dudius ha kentelius eo studiañ pezh a zo bet graet er broioù o deus en em gavet en ur seurt enkadenn, Iwerzhon, an tostañ deomp, da skouer. « An 30 a Wengolo 1930, tost da 5.000 a gelennerion ha kelennerezed eus ar skolioù skoazellet gant ar stad (*national teachers*) o doa gounezet o zesteni-kentañ a studi war ar gouezeleg, muioc'h eget 4.000 o zesteni-uhel hag hogos



800 o doa tizhet an tennañ-holl, an *Ard Teastas*, arnodenn ken diaes m'eo korbellet enni 96 dre gant eus ar re a glask he zremen. Ne chome nemet 4.600 kelenner er skolioù kentañ ha n'o doa testeni-a-studi ebet ; hogen, e-touez ar re-mañ, 1.700 a oa anezho tud kozh, poanius-bras dezho deskiñ ur yezh ken diaes hag an iwerzhoneg ; kalz re all a groge hepken gant ar vicher. Hep re-lavarout, e c'heller krediñ e vihanaio buan-buan an niverenn-se ; e-kerz ur bloavezh, kouezhet e oa eus 38 da 32 dre gant e-keñver niver klok ar skolaerion. En enep, ar re o doa an testeni kentañ a oa kresket o niver a 31 da 33 hag hini ar re a anaveze an div yezh a 24 da 28 dre gant. Ret ouzhpenn teurel evezh ouzh un dra bouezus-all : war 6.000 skolaer yaouankoc'h eget tregont vloaz e 1929, 4.800 o doa an testeni, ar re all a laboure d'e c'hounit. Hep mont da glask taolennoù-feuriadañ all, bez' e c'heller jediñ aes e tosta bremañ (2) niver ar vistri hag ar mestrezed-skol gounezet o zesteni ganto ouzh 90 dre gant ». N'eo ket bet difrouezh, hep mar, menegiñ penn-da-benn an arroudennad-mañ eus levrig Rivoallan. O kounaat pegen bras eo bet an amzer kollet gant levierezh Kosgrav, pegen buhezekoc'h ha kreñvoc'h eo ar brezhoneg eget ar gouezeleg, pegen aesoc'h da zeskiñ, e c'heller lakaat e teuor a-benn e daou vloaz da beurzirouestlañ ar gudenn-mañ pa vo bet staget ganti a-zevri-kaer ha nerzhus gant ur renerezh breizhek ar skolioù.

*
* *

(2) E 1934 eo bet moulet al levr : RIVOALLAN, *l'Irlande*, A. Colin. pp. 158-159.

Ar brezhoneg er skol a zo ur ger-stur a c'helle hañvalout her ha dispont-meurbet a-raok ar brezelmañ. Hiziv ez eo aet er-maez a c'hiz. Goulennoù truezus ha truek oc'h aspediñ ma vefe aotreet da skolaerion Vreizh ober ur gentelig war ar brezhoneg goude an eurvezhioù skol a lakafe da c'hoarzhin ma ne vefe ket kollet kalz eus nerzhioù Breizh gant seurt sotonioù. Hiziv hor ger-stur, — muioc'h, pal hor stourm, — a dle bezañ, sklaer-tre, « ar skol e brezhoneg ».

E gwirionez, ar menoz-se a vezer boas-tre outañ, — hag abaoe hir amzer, — e kelc'hiad an dornadig tud-se a c'hellimp envel « skol Walarn ». Pell emañ endeo, e kreskidigezh herrek-souezhus Breizh Nevez, ar mare ma varne dichek Roparz Hemon ar gelennadurezh divyezh (3), o verkañ da zezo a drec'h deskadurezh unyezhek ar vrezhonegerion dre ar brezhoneg. Koulskoude ne gredan ket e vefe bet brudet a-walc'h na meizet a-walc'h an dra-se e kelc'h ledanoc'h lennerion ar c'helaouennoù pe gelc'hgelaouennoù brogar skrivet en div yezh, holl ar re-se a zo anezho armeadoù an emsav. En diwezh, dianavkrenn — diveizus-krenn — eo c'hoazh d'ar bobl.., an hini a strivomp eviti.

Deraouet eo bet skignañ ar garm-emgann nevez : ar skol e brezhoneg ; diwar dizh e venegin adarre studiadenn Abeozen, ha pennadoù 'zo war Arvor. Dav e vefe mont a-striv gant an trevell-mañ hag ober, en un doare ledanoc'h, taeroc'h, galloudusoc'h, bruderezh e-touez ar bobl. Klevout a ran tud, — anvomp anezho « rannvroelerion », ur ger a c'heller choukañ dindanañ an holl istrogelled a zalc'h da

(3) Ur pennad dindan an anv-se a c'hello bezañ lennet gant pep hini el levr : *Ur Breizhad oc'h adkavout Breizh.*



zoareoù-soñjal diamzeret ur Vreizh aet da get, — o lavarout : « Se n'eo ket fur ; arabat goulenn re digant ar gouarnamant ; un tammig hepken da gentañ ha roet e vo aesoc'h deomp ». N'ouzon ket hag e kred ez wirion an holl dud vat-se pezh a lavaront ; pe ha bez' ez eo hepken un dro-gamm a bolitikerezh. N'emañ ket al lec'h da dabutal diwar-benn se ; a-walc'h e vo diskouez pegen sklav e chomont da Vro-C'hall a laka anezho da c'hoari o furlukined dirazi, aketus ma 'z int da welout hag e fiñvo al loen an disterañ e ziskouarn, hegaset gant o zrouz. An dramañ hepken a verkin sklaer : an abostolerezh evit ar brezhoneg ne dle ket klask lakaat ar gouarnamant gall da blegañ war ar poent-mañ-poent ; (n'emañ ket silvidigezh ar yezh en adreizhadur ul lezenn c'hall bennak gant ar C'hallaoued : en hol labour emañ, hag ennañ hepken) ; e bal nemetañ a dle bezañ empennañ e speredoù kouerion ha micherourion Vreizh menozioù nevez a-zivout ar Brezhoneg ; c'hwennat diouto an holl venozioù gaouiat bet lakaet da ziwanañ ha bet maget ken aketus gant ar skolaerion hag ar vourc'hizion c'hall ; boazañ hor pobl da sellout, gant lorc'h, ar Brezhoneg evel he yezh, hag he yezh nemeti ; prientiñ an dachenn evit hor c'helennadurezh vrezhonek penn-da-benn.

Ha, diwar-vremañ, ez eo ret ragaozañ ar gelennadurezh-se. Hogen, mar deo stank ha dreist al levrioù da zeskiñ ar brezhoneg, ne c'heller ket lavarout kemend-all eus al levrioù da zeskiñ e brezhoneg : peuz-difraost e chom ar c'hornad-mañ. Gouzout a ran ervat : kalz labourioù skiantel a zo bet embannet endeo ; ne fell din tamm ebet bihanaat o zalvoudegezh ; pell diouzhin ar soñj-se ; hogen, ne

dint ket graet evit ar skolioù kentañ, peuranat eo. Roparz Hemon a roe da c'houzout, war niverenn 83 Arvor, e oa war ar stern ul levr deskiñ lenn evit ar vugale vihan. Ra vo kevarc'het gant levenez skrid kentañ ur rummad a roio da yezh Vreizh an trec'h peurglok. Un derou eo ; hogen peger bras e chom an trevell : levrioù jedoniezh, niveroniezh, istor, douaroniezh, h.a.h.a., a ra diouer.

Kalz a dud a zo darev da genlabourat da sevel al laolevrioù-se. An darn-vuiañ anezho, avat, ne dint ket skolaerion a vicher ; n'anavezont resis, nag an danvezioù a zesker d'ar vugale, nag hirder ar c'hentelioù a roer dezho ; ne ouzont ket pervezh petra a zo ezhomm anezhañ. An difraeüsañ a zo eta embann ur ROLL EUS AN EZHOMMOU. Ar roll-se a dlefe bezañ savet gant un den a vicher en un doare pizh ha rik. Levrioù 'zo, — al levrioù skiantel peurget-ket, — a c'hello bezañ troet diwar ar galleg : a-walc'h e vo neuze reiñ da anaout anv al levr gallek da dreiñ en ur venegiñ ar c'hemmadurioù d'ober diouzh ret. Reoù all, avat, a vo da sevel penn-da-benn, pe dre ma 'z eo fall ar re c'hallek, pe dre n'eus ket anezho er yezh-se (4) ; setu ur skouer eus an diskleriadurioù a dleor menegiñ neuze :

Kentañ levr Istor Breizh,
evit ar vugale vihan.

Danvez : Istor ar Gelted hag Istor Breizh penn-da-benn. Dindan stumm taolennoù, da lavarout eo ur skeudenn gant ur gentelig dindani, e ranko bezañ

(4) Ar gudenn-se eo an hevelep hini hag e Breizh-Uhel. Evit-se, ne c'hellfed meuliñ a-walc'h labour an Aotrou 'n Abad Poisson oc'h embann e Zouaroniezh Vreizh.



savet al levr-se, o reiñ, en un doare awenus-dreist, brudetañ ha kadarnañ darvoudoù Istor Breizh ; un taolennoù bennak, ur c'hard pe war-dro, a dleo bezañ gouestlet da harozed ar Gelted, ha d'o ergerzhadennoù meur (5).

Niver ar c'hentelioù : x (da jediñ diouzh niver ar sizhunvezhioù-labour ; div gentel bep sizhun a hañval bezañ dereat-tre).

Hirder ar c'hentelioù : etre daouzek ha pemzek linenn ; (linennoù a-vent gant re Walarn).

Notenn. — Al levr-mañ a vo da sevel e brezhoneg eeun.

« Roll an ezhommoù » o vezañ graet evel-se gant urzh hag aked, e vo rannet al labour etre an dud a-youl-vat, pep hini o tibab e lod ennañ hervez e ouiziegezh, e vlaz, e amzer.

Komz bremañ eus kudenn stummañ ha desevel ar vistri-skol vrezhonek, ar re a zesko d'an holl vrezhonegerion vihan lenn, skrivañ, kontañ, jediñ... e brezhoneg ? Prezegenn aner ha goullo e vefe hiziv. Koulskoude, bezit dinec'h. Pa vo bet echuet al labour kinniget a-us, pa vo klok ar steudad levrioù-deskiñ e brezhoneg, nerzh hon emsav a brofo deomp kelennerion stank ha niverus.

*
* *

Un tolpad mat a drevell tenn a zo bet lakaet dirak

(5) D'am meno, e tleo bezañ studiet Istor ar Gelted hag Istor Breizh penn-da-benn, hep bloaz, er skolioù kentañ ; o kregiñ, ar bloaz kentañ, gant taolennoù berr hag eeun, da vont gantañ, goude, hiroc'h-hirañ. N'eo nemet er skolioù-etre hag uhel e c'hello bezañ gouestlet ur bloavezh da studi Istor ar Gelted kozh, unan da studi Istor Breizh hag unan da studi Istor ar Broioù Keltiek arall.

an daoulagad ; ha padal, n'eus bet meneg nemet eus ar skolioù kentañ. Ha c'hoazh, diwar-benn ar skolioù izel-se end-eeun, e sav kudennoù-all.

Ha mat eo an doare-diorroadur e boaz e Breizh ? Ha n'eus netra digoroc'h d'ar spered eget kudennoù jedoniezh an trenioù o redek an eil war-lerc'h egile pe ar mirlec'hioù-dour leuniet gant div duellenn ha goullonderet gant un trede ? Ha n'eo ket un tamm lu deskiñ d'ur plac'h yaouank jediñ ur « wrizienn garrezek » ha chom hep lavarout dezhi penaos e reer war-dro ur bugel klañv ? d'ur ploueziad pelec'h e voe ganet Viktor Hugo ha lezel a-gostez ar sevel chatal ? Diwar-benn se, studiet e c'hello bezañ pezh a zo bet graet e Bro-C'hermania hag e Bro-Italia, hep menegiñ reoù all bihanoc'h.

En diwezh, ret e vo sevel levrioù — ha stummañ kelennerion, — gouest da entanañ ar re yaouank gant ur garantez lorc'hus evit Breizh. Netra, — na poan nag arc'hant, — ne dleo bezañ arboellet da reiñ d'ar vugale, e Breizh o sevel, an nerzhioù-ene o lakaio barrek da zont a-benn eus an diaesterioù he deus pep bro yac'h da drec'hiñ.

**Eost 1942.**



# Penaos arouezian̄ distagadur ar Brezhoneg ?

gant F. KERVELLA

Studi ar yezh a zo aet kalz war-raok er bloavezhioù diwezhañ-mañ e-touez ar vrezhonegerion, ha rouez awalc'h eo gwelout bremañ un niverenn kelc'hgelaouenn vrezhonek na vije ket enni ur pennad diwarbenn ar yezhadur, ar gerioù pe an troioù-lavar.

Rolloù gerioù chomet dianav pe damzianav eo dreist-holl a gaver puilh dre-holl. Hogen, an neb a vez o tastum gerioù nevez a vez nec'het a-wechoù : penaos skrivañ ar ger-mañ-ger ? Rak ne vez ket komprenet mat atav e dalvoudegezh. Peurvuiañ e vez klasket gwiskañ dezhañ ar sae en devefe er yezh unvan ; aze avat ez eo aes-bras bezañ touellet ha mat e vefe d'an dastumer gerioù *merkañ dalc'hmat doare-distagañ ar ger evel m'en deus her c'hlevet.*

Diwallomp avat !

Penaos e teuio-eñ a-benn da reiñ da anaout d'al lenner doare-distagañ ar ger ? Peurvuiañ ez eo trawalc'h evitañ arouezian̄ gwellañ ma c'hell ar sonioù er skritur boutin. Dispis-tre eo ur seurt doare da ober, pep hini en devez neuze e zoare-arouezian̄ ha pep hini ivez e zoare lenn.

E gwirionez, e rankit, mar fell deoc'h bezañ gouest da lakaat al lenner da adkavout tost da vat dista-

gadur ur ger heuliañ ur reolenn-arouezian bennak. Meur a hini a zo, an hini implijetañ o vezañ hini an « *Association Phonétique Internationale* » (Kevredad Etrevroadel a Soniadouriezh) (1).

N'emañ ket em soñj displegañ amañ en o hed diazezoù ar skritur soniadouriezhel, un niverenn *Walarn* en he fezh a vije ret evit-se. Lavaromp hepken kement-mañ :

*a*) pep lizherenn a vez aroueziet gant ur sin hepken ;

*b*) pep sin en devez dalc'hmat an hevelep talvoudegezh e-keñver an distagañ.

Niver al lizherennoù-arouez a vez kavet evel-se a zo bras a-walc'h, en tu-hont da dri-ugent da skouer evit ar brezhoneg, tra na gaver ket peurvuiañ ouzhpenn 30 pe 35 lizherenn disheñvel en tiez-moulañ. Ac'hano ma teu kudenn arouezian ar sonioù da vezañ diaes-tre, hag ar moulañ da vezañ koustus.

Pa'z on kroget da studiañ distagadur ar brezhoneg evit ul levr yezhadur a oa war ar stern, ez on bet lakaet nec'het gant se. Tri foent a oa da eveshaat outo :

1. Ret e oa kaout un doare arouezian eeun a-walc'h evit bezañ moulet en tiez a ra peurvuiañ al labourioù brezhonek, tiez ha n'int ket tiez bras pinvidik. Ne c'helled ket eta soñjal heuliañ doare arouezian an A.P.I. penn-da-benn, pell ac'hano zoken.

2. Mat e oa chom an tostañ ar gwellañ ouzh skritur bremañ ar brezhoneg, a zo eeun a-walc'h.

(1) Ne vez ket heuliet siouazh an darn vrasañ eus an amzer er skolioù-meur gall, ha setu perak ne vez ket heuliet da skouer en ul labour a bouez bras evidomp : *Atlas Linguistique de Basse-Bretagne* an ao P. AR ROUZ.



3. Ret e oa soñjal ivez e c'hello ar skritur-se bezañ eeunet c'hoazh marteze. An doare-arouezian degemeret a zle gellout bezañ diazez ar skritur berr da zont.

* * *

Un doare arouezian a zle merkañ :

— doare-distagañ ar sonennoù hag o hed ;
— doare-distagañ ar c'hensonennoù ;
— lec'h an taol-mouezh.

Da gentañ holl e rank an doare-distagañ bezañ aes da anaout er skritur : setu perak e vo dispartiet a-douez ar peurrest eus ar pennad ha lakaet dalc'hmat etre *klochedoù*, pe da vihanañ etre krommelloù.

SONENNOÙ. — Seizh sonenn pe *vogalenn* diazez a zo : A, E, I, O, OU, EU, U.

Evel ma weler, n'eus er skritur boutin a lizherennoù dibar nemet evit pemp anezho. En doare-arouezian etrevroadel e vez graet gant [u] evit *ou*, gant [y] evit *u* ha gant un *o* barrennet evit *eu*. Degemer a raimp ivez [u] evit *ou*, evit *u* avat e kemerimp [ü], o vezañ m'en deus ar *y* brezhonek talvoudegezh ar [j] etrevroadel. Evit *eu* e kemerimp [œ].

Adsonioù a zo, avat :

E a c'hell bezañ serr evel e *ger, pezh, mel, kest* ; digor evel e *stêr, ler, pell, lestr*, pe c'hoazh digor-tre evel e *berr, kerzh, sec'h, kerc'h*. O diforc'h a raimp en ur skrivañ [é], [ê] hag [ë]. Pa chomo dispis ar son, ar pezh a c'hoarvez pa ne vez ket toniet ar vogalenn, e vo lakaet hepken [e].

O a c'hell ivez bezañ serr evel e *noz, kozh, mor,*

*skol* ; digor evel e *gor, koll, tost* ; digor-tre evel e *torr, roc'h, lorc'h, korz*. Aroueziet e vint ivez gant [ó], [ô], [õ] pe [o].

EU a c'hell bezañ serr evel e *keuz, leur, peul, neud*, pe digor evel e *seurt* ha *meurzh*. Arouezian̈ a raimp an *eu* digor-mañ en ur lakaat [œ] e lizherennoù disheñvel diouzh ar peurrest : [lœ:r], hogen [mœrs].

A, I, OU, U n'o devez ket a eilsonioù a dalvezfe ar boan o notenniñ. Menegimp evelato ez eus un *a* o tennañ da *o* (bepred dirak *ou*) e gerioù evel *glaou, daou, gaou, traoù*, h.a. Ur skouer eus kontammadur ur sonenn gant ur son all eo. An doare reizh da arouezian̈ an *a*-se a vefe un *a* gant ur c'helc'hig azioc'htañ (lizherenn a gaver er yezhoù skandinavek). Evit aesaat ar moulañ e c'hellor lakaat un *o* bihan a-zehou. Evel-se e vo diforc'het *glaou* [glaᵒw] eus *glav* [glaw].

Sonennoù-fri. — E brezhoneg e c'hell pep vogalenn bezañ friet. Arouez etrevroadel ar friadur eo an *dildenn* lakaet war ar vogalenn. E brezhoneg skrivet e vez lakaet *n*-tildenn war-lerc'h ar vogalenn (nemet dirak *n, m, gn*). Da c'hortoz ma vo kavet *a, e, i, o, u, ü* hag *œ* gant un dildenn warno en holl diez-moulañ, ec'h aliomp lakaat un *n* bihan a-zehou d'ar vogalenn : *eñ* [eⁿ :], *tonn* ['toⁿn].

Kensonennoù. — N'eus kudenn arouezian̈ ebet evit ar c'hensonennoù-tarzh, K, T, P ha G, D, B, nag evit ar gensonenn-fri M (2).

Bez' ez eus unan evit ar c'hensonennoù all ha da

(2) Bez' ez eus da deurel evezh koulskoude ouzh kudenn al lizherennoù dibenn.



gentañ holl evit an divlizherennoù CH, C'H, (I)LH, GN ha NK (pe NG).

C'H a vo skrivet eeun-tre [c], CH a vo aroueziet [ç] ha GN gant [ñ]. (I)LH a vo aroueziet gant [ʟ] e lizherennoù disheñvel : *dilhad* ['diʟad] hag al lizherenn a glever pa vez *n* dirak *g* pe *k* a vo aroueziet gant un [ɴ] disheñvel : *fank* [faⁿɴk], *enk* [eⁿɴk].

J brezhonek a viro an arouez [j], tra ma vo aroueziet an *i* kensonenn gant [y], *u* kensonenn gant [ù], *o* hag *ou* kensonenn gant [w].

Ar c'hensonennoù H, CH, C'H, F, S, (Z), L, N, R o devez stummoù kalet ha stummoù blot hervez ma vez kemmadur pe nann (gwelout ar pennad *Ar c'hemmaduriou hag an Distagadur* e *Gwalarn* niv. 140-143, pp. 155-165). Evit merkañ ar stumm blot em eus graet gant ur sterennig e penn ar ger, gant ul lizherenn disheñvel e lec'h all : *den* [deⁿ : *n*], *tal* [ta : *l*], *da lenn* [da *lên].

Teurel evezh ez eo heñvel pe damheñvel [*f] ha [v], [*ç] ha [j], [*s] ha [z].

Ment ar vogalennoù. — Pa venner merkañ ez eo hir ar vogalenn e lakaer daou bik war he lerc'h : *pal* [pa:l], *bras* [bra:z], *tan* ['taⁿ:n], hogen *mall* [mal], *kas*, [kas], *tann* [taⁿn].

An Taol-Mouezh. — Lakaet e vez ur virgulenn-grec'h (pe welloc'h : arouez ar munutennoù) dirak ar silabenn bouezmouezhiet : *lizherenn* [li 'zé:ren], *bennak* [bé 'na:g], *abardaez* [abar'daez], *alies* [a'liez], *levrioù* ['léwryu].

Steuziadur sonioù. — A-wechoù e kouezh lizhe-

rennoù a zo en distagadur. Bez' e c'heller her reiñ da anaout en ur lakaat arouez al lizherenn etre krommelloù : *hent bras* [(h)e$^{n}$n(t) 'pra : z] pe [(h)e$^{n}$m 'pra : z].

UR SKOUER BENNAK

*Fallig an dra, ouzh traoñ a ya ;*
[falig a$^{n}$n 'dra: us 'tra$^{n}$o$^{n}$ a 'ya :]
*Ar yaou diouzh ma c'houlaou ;*
[ar 'ya°w 'diuz ma cu'la°w]
*Fallañ ibil a zo er c'harr a wigour da gentañ ;*
['fala$^{n}$ 'i : bil a zó er 'ca(:)r a 'vi:gur da 'ge$^{n}$nta$^{n}$].



## TAOLENN-DIVERRAÑ

| Skritur boutin | Arouezioù implijet (dale'hmal etre klochedoù) |
| --- | --- |
| A | a, a°, a$^{n}$ |
| añ | a$^{n}$ |
| B | b, p |
| K | k, g |
| D | d, t |
| E | e, é, ê, ë, e$^{n}$ |
| eñ | e$^{n}$ |
| F | f, *f pe *f*, v |
| G | g, k |
| H | h, — |
| CH | ç, *ç pe *ç*, j |
| C'H | c, *c pe *c* |
| I | i, i$^{n}$, y |
| iñ | i$^{n}$ |
| J | j, ç |
| Y | y |
| L | l, *l pe *l* |
| ll | l |
| (i)lh | ʟ |
| M | m |
| mm | m |
| N | n, *n pe *n*<br>ɴ (dirak g ha k) |

| Skritur boutin | Arouezioù implijet (dale'hmal etre klochedoù) |
| --- | --- |
| nn | n |
| gn | ñ |
| ñ | (arouez ar friadur) |
| O | o, ó, ô, ö, o$^{n}$<br>w (kensonenn) |
| oñ | O$^{n}$ |
| EU | œ, *œ* |
| euñ | œ$^{n}$ |
| P | p, b |
| R | r, *r pe *r* |
| rr | r |
| S | s, *s pe *s* |
| T | t, d |
| OU | u, u$^{n}$<br>w (kensonenn) |
| U | ü, ü$^{n}$<br>u̇ (kensonenn) |
| uñ | ü$^{n}$ |
| V | v, w |
| W | w, v |
| Z | z, s |
| ZH | z (a-wechoù c) |

